# *DIARMUID*

*HA*

# *GRAINNE*

LAKAET

E BREZONEG

GANT

ROPARZ HEMON

# Raklavar

*An danevell-mañ eo unan eus brudeta danevellou Iwerzon, ar vrudeta marteze eus an danevellou a zo displeget enno kuriou ar Fianna hag o fennrener Fionn.*

*Embannet eo bet evit ar wech kenta e* Gwalarn, *e 1925-26 (niverennou 1, 2, 3, 4, 5). Dianav e tle beza, avat, d'an darn vuia eus hol lennerien, n'o deus ket, — ha na c'hellont ket kaout, peogwir int diviet, — niverennou kenta hor c'helaouenn.*

*Deut omp da welout ouspenn ne dalvez ket kalz embann eun danevell dre dammou, diwar meur a abeg. A vare da vare eta ec'h adembannimp evelse, en eur stumm emzavoc'h, traou moulet a-raok hag a oa war var beza kollet.*

*Burzud al lennegez vrezonek nevez krouet gant* Gwalarn *eo hemañ : kreski a ra, e-giz eur wezenn, n'eo ket hepken o sevel he skourrou, he deliou hag he bleuniou davet an amzer-da-zont, hogen ivez o sanka he gwriziou dounoc'h-douna en amzer-dremenet ar Ouenn. Unan eus ar gwriziennou penna eo* Diarmuid ha Grainne *en hol labour bras a Adsavidigez ar Bed Keltiek.*

**R. H.**

# Diarmuid ha Grainne

## I. — TRISTIDIGEZ FIONN.

Eun deiz e savas Fionn mab Cumall beuremat en Almuin bras ha ledan. Hag heñ ha mont d'azeza er-maez, war al letonenn c'hlas, hep keneil na mevel. Eno e teuas daou eus e gerent war e heul : Oisin, e vab, ha Diorraing, mab Dobar O Baoisgne.

— Perak out savet ken abred ? eme Oisin.

— N'eo ket hep abeg, evit gwir, a respontas Fionn. Abaoe m'eo maro Magneis, merc'h Garad Glin-Du, n'eus mui ganin a bried. Ha piou a gouskfe mat ha c'houek hep pried ? Sede perak oun savet ken abred, Oisin.

— Ha ret eo d'it chom hep pried, pa fell d'it kaout unan ? eme Oisin. N'eus ket eur plac'h nag eur vaouez en enezenn c'hlas Iwerzon na c'hellfemp ket degas d'it, dre gaer pe dre heg, m'he dije enaouet tan da lagad.

Neuze e komzas Diorraing.

— Anaout a ran unan a vefe eur bried vat evidout.

— Piou 'ta ? eme Fionn.

— Grainne, merc'h Cormac mab Conn ar C'hant Kad, a respontas Diorraing, ar plac'h ar



goanta he neuz, ar floura he c'homz, e-touez holl verc'hed an douar.

— Dre da zourn, Diorraing, eme Fionn, pell 'zo ez eus brezel etrezoun ha Cormac. Fall ha dizereat evelato e ve d'ezañ dinac'h ouzin va goulenn. Ho kas a rin eta ho-taou d'e gaout, da c'houlenn e verc'h da bried d'in. Gwell eo ganin e vefe respontet nann d'eoc'h eget d'in-me.

— Mont a raimp, eme Oisin.

## II. — KEFRIDI OISIN HA DIORRAING.

Hag an daou vrezelour en hent, goude kimiadi diouz Fionn. Ne zispleger ket amañ petra a c'hoarvezas d'ezo betek Teamair.

Edo roue Iwerzon o terc'hel eur vodadeg war gompezenn Teamair, gantañ uhelidi ha pennoubras e bobl. Degemeret mat e voe an daou gannad, ha daleet e voe ar vodadeg evito. Mat e ouie ar roue ez oant deut gant eur gefridi a bouez.

O veza galvet ar roue en eun tu d'ar gompezenn, Oisin a lavaras d'ezañ e teuent de c'houlenn e verc'h da bried evit Fionn.

— N'eus ket eur mab roue, a respontas Cormac, nag eur prins bras nag eur c'hadour brudet en Iwerzon n'he deus va merc'h nac'het dimezi outañ. Ha d'in eo bet tamallet kement-se. Ne respontin netra d'eoc'h. Mont a raimp da gaout va merc'h. Klevout a reot he c'homzou ; evel-se e vin direbech.

Hag i da di ar merc'hed. Cormac a azezas war

ar gwele, e-kichen e verc'h, hag e lavaras d'ezi :

— Sed amañ. Grainne, daou eus kerent Fionn mab Cumall o tont d'az koulenn da bried d'ezañ. Petra a responti d'ezo ?

Grainne a respontas :

— Mar deo mat a-walc'h da veza mab-kaer d'it, perak ne vefe ket mat a-walc'h da veza ozac'h d'in-me ?

Laouen e voe neuze ar gannaded. Eur banvez a voe aozet en Heolienn (1) evito, hag e voent holl drant ha seder. Cormac a lavaras d'ezo dont e Teamair a-benn diou sizunvez gant Fionn.

## III. —GRAINNE.

War o distro e kavjont Fionn hag ar Fianna en Almuin, hag e tisplegjont d'ezo ar c'heleier penn-da-benn. Hag evel ma tremen pep tra, e tremenas an amzer-se ivez. Neuze e c'halvas Fionn ar seiz strollad eus ar Fianna eus pevar c'horn ar vro. Hag i, d'an deiz diweza, ha mont en o raok, a vagadou herrek ha stank, a vandennadou taer ha didreuzus. ken na zegouezjont e Teamair.

Edo Cormac war ar gompezenn dirazo, en-dro d'ezañ uhelidi ha pennou-bras Iwerzon. Eun degemer mat a voe graet da Fionn ha d'ar Fianna. Hag i goude se da genkiz ar roue, anvet Miodchuarta.

(1) Heolienn, en iwerzoneg « Grianan », ti ar merc'hed.



Roue Iwerzon a azezas ouz taol ; a-gleiz d'ezañ e wreg, Eitche, merc'h Atan Corcaig, ha Grainne en he c'hichen ; a-zehou d'ezañ Fionn mab Cumall ; Caibre Liffeachair diouz eun tu ; Oisin mab Fionn diouz egile ; hag holl ar re all, pep hini en e lec'h, hervez e lignez hag e renk.

Azezet dirak Grainne edo eun drouiz, eun den gouiziek hag ampart eus tiegez Fionn, Daire ar Barzonegou e ano. Emberr e teraouas eun emziviz plijus-kenañ etrezo. Ha Daire, o sevel, a ganas d'ezi taoliou-kaer he gourdadou. Neuze, Grainne a c'houlennas :

— Perak eo deut Fionn amañ ?

— Pa na ouzout ket an dra-se, eme an drouiz, diaes e vefe d'in hen gouzout.

— Hen klevout diganit-te a fell d'in, eme C'hrainne.

— Ma ! eme an drouiz, d'az koulenn da bried eo deut.

— Souezet oun, eme C'hrainne, n'eo ket evit Oisin ez oun goulennet da bried. Dereatoc'h e vefe va rei d'unan eveltañ eget d'eun den kosoc'h eget va zad.

— Arabat d'it komz evel-se, eme an drouiz. Ma vefes klevet gant Fionn, n'ez kemerfe ket ha ne gredfe ket Oisin da gemer kennebeut.

— Lavar d'in, eme C'hrainne, piou eo ar brezelour-hont, en tu dehou da Oisin ?

— A-hont, eme an drouiz, emañ Goll mab Morna, eun eskuit ha kadarn a zen.

— Piou eo ar c'hadour-hont e-kichen Goll ? eme C'hrainne,

— Osgar mab Oisin, eme an drouiz.
— Piou eo ar paotr-hont, neuziet-mat e zivesker, a zo e-kichen Osgar ?
— Caoilte mab Ronan.
— Hag ar brezelour balc'h ha taer, du-hont e-kichen Caoilte ?
— Mab Lugaid Kreñv ; mab eo da verc'h Fionn mab Cumall.
— Piou eo ar paotr-hont, du ha rodellek e vleo, ruz e zivoc'h evel an hiliber, d'ezañ eur blustrenn war e zremm, flour e gomz, en tu kleiz da Oisin ?
— Ar paotr-se eo Diarmuid, mab-bihan Duibne, gwenn e zent hag e groc'hen, brasa lorber merc'hed a zo war an douar.
— Piou ' zo e-kichen Diarmuid ? eme C'hrainne.
— Diorraing, mab Dobar O Baoisgne, eun drouiz hag eun den a skiant.
— Eur bagad kaer a dud, eme C'hrainne.
Hag e c'halvas he matez.
— Degas d'in, emezi, an hanaf aour kizellet, kinklet a vein prizius, am eus lezet en Heolienn.
Pa zistroas ar vatez gant an hanaf, o veza e leuniet (hag e talc'he peadra da eva evit nao navedad tud), e lavaras Grainne :
— Kas an hanaf-mañ da Fionn, ha lavar d'ezañ kemer eul lonkadenn dioutañ em ano.
Ar vatez a gazas an hanaf da Fionn, o lavarout ar pez a oa bet gourc'hemennet d'ezi. Fionn a gemeras an hanaf, ha kerkent ha m'en doe evet, e vanas kousket. Cormac a evas d'e dro, hag e vanas kousket ivez. Eitche, gwreg Cormac, a evas, hag e vanas kousket evel ar re all.



Neuze, Grainne a c'halvas he matez adarre.
— Kas an hanaf da Gairbre Liffeachair, emezi, ha lavar d'ezañ eva, ha rei an hanaf goude d'ar vibien roueed a zo en e gichen.
Ar vatez a gasas an hanaf da Gairbre ; a-vec'h m'en doe roet anezañ d'an hini a oa en e gichen ma kouske. Ha kement hini a gemeras an hanaf a vanas kousket eveltañ.
Pa voent holl mezvet ha morvitellet evel-se, e savas Grainne skañv ha didrouz a-ziwar he c'hador, ha hi ha mont da gomz ouz Diarmuid.
— Ha te a fell d'it beza va fried, mab O Duibne ? emezi.
— Ne ran ket, eme Diarmuid ; n'hellan ket kemer eur plac'h gouestlet e dimezi da Fionn.
— Neuze, eme C'hrainne, e lakain warnout ereou-hud, ereou-hud an drouized, mar n'em c'hemerez ket ganit er-maez eus an ti-mañ henoz, kent ma vo dihunet Fionn ha roue Iwerzon.
— Ereou fall eo ar re-se, eme Diarmuid. Perak ec'h eus o lakaet warnoun kentoc'h eget war an holl vibien roueed hag uhelidi vras a zo e kenkiz ar roue, pa n'eus ket unan a zellezfe nebeutoc'h egedoun beza karet ?
— Dre da zourn, mab O Duibne, n'eo ket hep abeg em eus lakaet an ereou-se warnout. Emaoun o vont da lavarout d'it perak.

## IV. — DIARMUID.

« Eun deiz ma oa roue Iwerzon o terc'hel eur vodadeg war gompezenn Teamair, Fionn en em

gavas eno gant ar seiz strollad eus ar Fianna. C'hoari-dotu a voe etre Cairbre Liffeachair ha mab Lugaid. N'oa den ebet er vodadeg en deiz-se nemet ar roue, Fionn ha te, Diarmuid. Edo mab Lugaid warnes koll pa savjout, hag o kregi e baz-dotu an den a oa ez kichen, en eur stlepel anezañ d'an douar, ez ejout da c'hoari ; ha gounit a rejout teir gwech war Gairbre ha kadourien Teamair.

Edon em Heolienn sklaer gwerennet-glas o sellout ouzit. Diwar an deiz-se, e voe enaouet ganit tan va lagad ; biskoaz n'em eus roet d'eun all va c'harantez, ha ne rin biken. »

— Eur souez eo e rofes d'in da garantez kentoc'h eget da Fionn, eme Diarmuid, n'en deus ket e bar da garout eur plac'h en Iwerzon. Ha ne ouzout ket, Grainne, pa vez Fionn e Teamair, heñ eo a vez gantañ alc'houeziou kêr, ha n'omp ket evit mont er-maez ?

— Eun dorikell a zo da vont er-maez eus an Heolienn, eme C'hrainne, ha drezi e tremenimp.

— Difennet eo ouzin tremen dre eun dorikell, n'eus forz a be zoare e vefe, eme Diarmuid.

— Klevet em eus, avat, eme C'hrainne, e c'hall pep brezelour tremen war-bouez troad e spegou ha fust e c'hoafiou dreist moger kement kêr ha kement kreñvlec'h a zo. Me a dremeno dre an dorikell. Deus war va lerc'h er c'hiz-se.

Grainne a lezas Diarmuid, ha hemañ a gomzas ouz e vignoned.

— Oisin, mab Fionn, emezañ, petra ober, gant an ereou-hud-se a zo bet lakaet warnoun ?



— Pa 'z eus bet lakaet ereou-hud warnout, n'out ket kiriek a se, a respontas Oisin. Kae gant Grainne, ha diwall diouz gwidreou Fionn.

— Osgar, mab Oisin, eme neuze Diarmuid, petra ober, gant an ereou-hud-se a zo bet lakaet warnoun ?

— Me a lavar d'it mont gant Grainne, a respontas Osgar. Gwa neb a dorr ereou-hud lakaet warnañ !

— Pe ali a roez d'in, Caoilte ? eme Diarmuid.

— Me a lavar d'it, eme Caoilte, em eus eur wreg hag a garan ; hogen gwell e vefe ganin kaout karantez Grainne eget holl deñzoriou ar bed.

— Pe ali a roez d'in, Diorraing ?

— Mont gant Grainne, daoust ma kousto d'it ar vuhez, ha glac'haret oun a se.

— Daoust hag an ali-se a roit d'in holl ?

— An ali-se a roomp d'it, a respontas Oisin hag ar re all a-eunvouez.

War se savas Diarmuid, hag o kregi gant e zourn prim en e armou ledan, e kimidias diouz Oisin ha pennou-bras ar Fianna. Ha ken teo hag eul lusenn ruzik e voe pep daeraouenn a skuilhas o vont diouz e geneiled.

Mont a reas betek lein ar c'hreñvlec'h, ha warbouez fust e zaou c'hoaf-bann e reas eul lamm skañv, uhel-uhel evel eul labous, hag e kouezas war e dreid en tu all, war letonenn c'hlas kaer ar gompezenn.

## V. — DIARMUID HA GRAINNE EN HENT.

Eno e kavas Grainne.

— Eun dra fall, eme Diarmuid, hon eus graet, a gav d'in. Gwell e vefe bet d'it euredi gant Fionn. N'eus ket bremañ eur c'horn nag eun dachenn douar pell en Iwerzon ma c'hellan mont ganit. Distro d'ar gêr, ha biken ne ouezo Fionn ar pez ac'h eus graet.

— Ne zistroin ket, hep mar, eme C'hrainne, ha n'ez tilezin biken ; diouzit ne vin rannet nemet gant ar maro.

— War-raok, neuze, eme Diarmuid.

Hag i en hent. N'o doa ket kerzet eur c'hard-leo ma lavaras Grainne :

— Skuiz oun, mab O Duibne.

— Bremañ avat e c'hellez beza skuiz, eme Diarmuid. Distro d'ar gêr. Toui a ran le eur gwir vrezelour n'ez tougin ket, na plac'h ebet kennebeut.

— N'ec'h eus ket ezomm, eme C'hrainne, d'hen ober. Emañ kezeg va zad en eur park kaeet gant kirri. Kae en-dro, ha stern daou anezo ouz eur c'harr. Me a chomo amañ o c'hortoz.

Diarmuid a zeuas war e giz war-du ar c'hezeg, hag e sternas daou anezo ouz eur c'harr. Ne zispleger ket amañ petra a c'hoarvezas d'ezo betek Roudouz al Luan.

Neuze e komzas Diarmuid.

— Seul aesoc'h eo da Fionn mont war hol lerc'h ma 'z eus kezeg ganimp, Grainne.

— Neuze, eme C'hrainne, lez ar c'hezeg amañ, hag ez in war droad ganit.



Diarmuid a ziskennas gant glann ar stêr, o kas eur marc'h gantañ a-dreuz d'ar roudouz. Neuze, o lezel an daou varc'h bep a du d'ar stêr, e kerzjont eur c'hard-leo en dour, hag e touarjont war ribl bro Connac'ht.

Ne gonter ket petra a c'hoarvezas d'ezo betek Brouskoad an Diou Logell, war douar Clann Riocaird. Diarmuid a drouc'has ar brouskoad tro-war-dro, a savas seiz dor gant skourrouigou bezo, hag a reas evit Grainne eur gwele gant korzennou flour ha bleñchou fao.

## VI. — FIONN WAR-LERC'H AN DEC'HIDI.

Evit Fionn, bremañ e lavarin petra a oa c'hoarvezet gantañ. Antronoz beure-mat, pa savas an heol e Teamair, ne gavjont na Diarmuid na Grainne. Fionn a grogas neuze ennañ ken bras gwarizi ma voe diviet-krenn e nerz. O c'hervel tud Clanna Neamuin, e rederien, e c'hourc'hemennas d'ezo mont war-lerc'h an dec'hidi. Heulia a rejont o roudou betek Roudouz al Luan, gant Fionn hag ar Fianna. Ne voent ket, avat, evit heulia ar roudou a-dreuz d'ar stêr. Fionn a douas neuze, ma n'hen grajent ket buan, e vijent krouget en daou du d'ar roudouz.

War se e kerzjont a-enep red an dour, hag e kavjont an daou varc'h. O vont eur c'hard-leo pelloc'h, e kavjont ar roudou adarre war ribl bro Connac'ht. Neuze e lavaras Fionn :

— Gouzout a ran bremañ e pelec'h e vo kavet

Diarmuid ha Grainne, e Brouskoad an Diou Logell.

Oisin a lavaras :

— Aon am eus e vefe Diarmuid ha Grainne eno. Ret eo d'imp kas kemenn d'ezo. It da gerc'hat Bran, ki Fionn, hag e kasimp anezañ davet Diarmuid. Karout a ra Diarmuid kement ha Fionn. Lavar d'ezañ, Osgar, mont da gaout Diarmuid e Brouskoad an Diou Logell.

Osgar a sentas. Bran a veizas kement-se gant skiant ha furnez. Hag heñ ha mont a-dreñv da virout na vije gwelet gant Fionn, ha heulia roudou an dec'hidi betek ar Brouskoad, ha dont da lakaat e benn war bruched Diarmuid, a oa kousket.

En eul lamm e tihunas, hag e tihunas Grainne, o lavarout :

— Sed amañ Bran, ki Fionn, deut da rei d'imp kemenn emañ Fionn o tostaat.

— Greomp hor mad eus ar c'hemenn-se, eme C'hrainne, ha tec'homp.

— Ne rin ket, eme Diarmuid ; pa n'oun ket evit tec'hout diouz Fionn, bremañ eo e fell d'in beza tapet gantañ.

Pa glevas Grainne an dra-se, spont bras a grogas enni.

Neuze, Oisin a lavaras :

— Aon am eus n'en defe ket kavet Bran tro da vont betek Diarmuid. Ret d'imp rei kemenn d'ezañ e doare all. It da gerc'hat Feargoir, mevel Caoilte.

Ar Feargoir-se, pa hope, e veze klevet e hopadenn en tri c'hantrev tosta eus ar vro. Lakaet e voe da hopal. ha klevet e voe gant Diarmuid, a zihunas Grainne, o lavarout :



— Klevout a ran mevel Caoilte mab Ronan ; emañ gant Caoilte, hag emañ Caoilte gant Fionn; eur c'hemenn eo a roont d'in emañ Fionn o tostaat.

— Greomp hor mad eus ar c'hemenn-se, eme C'hrainne.

— Ne rin ket, eme Diarmuid ; n'aimp ket er-maez eus ar c'hoad-mañ kent beza bet tapet gant Fionn.

Ha pa glevas Grainne an dra-se, spont bras a grogas enni.

Evit Fionn, tizet gantañ Brouskoad an Diou Logell, e kasas tud meuriad Eamain da furchal ar c'hoad. Bez' e weljont Diarmuid, hag eur plac'h yaouank gantañ. Dont a rejont war o c'hiz. Goulennet e voe outo gant Fionn ha beza oa Diarmuid er c'hoad.

— Diarmuid a zo eno, emezo, hag eur plac'h yaouank gantañ. Ne ouzomp ket, avat, piou eo. Roudou Diarmuid a anavezomp ; n'anavezomp ket re C'hrainne.

— Malloz da Ziarmuid ha d'e vignoned, eme Fionn. N'ay ket er-maez eus ar c'hoad hep beza talvezet d'in kement-se.

— Ar warizi eo a ra d'it kredi, Fionn, eme Oisin, e vefe Diarmuid diboell a-walc'h da chom war gompezenn Maenmag, hep kreñvlec'h ebet nemet Brouskoad an Diou Logell, ha te amañ o c'hortoz.

— Poan gollet eo d'it komz evel-se, Oisin, eme

Fionn. Gouzout a ouzon ez eo te ac'h eus lakaet mevel Caoilte da ober teir hopadenn, ha kaset Bran, va c'hi, gant eur c'hemenn da Ziarmuid. Poan gollet eo d'it, Oisin ; n'ay ket er-maez eus Brouskoad an Diou Logell kent beza paeet d'in eun dic'haou evit kement en deus graet.

— Diskiant-bras out mar kredez, Fionn, eme Osgar, mab Oisin, e vefe chomet Diarmuid e-kreiz ar blenenn, ha te o c'hortoz da lemel digantañ e vuhez.

— Piou neuze en deus trouc'het ar c'hoad evelse, ha savet eur c'harz stank tro-war-dro, gant seiz dor start ha striz ? Gant pehini ac'hanomp, eme Fionn, gant Osgar, pe ganin-me, emañ ar wirionez, Diarmuid ?

— Kammed n'out faziet, Fionn, a respontas Diarmuid, rak me a zo amañ, ha Grainne a zo ganin.

Neuze Fionn a c'hourc'hemennas d'ar Fianna mont da gregi e Diarmuid, hag e zegas d'ezañ. Ha sed Diarmuid o sevel, hag o pokat teir gwech da C'hrainne dirak Fionn hag ar Fianna, ken na voe broudet Fionn gant an erez, ha diviet-krenn e nerz.

— E benn a roio Diarmuid evit an tri fok-se, emezañ.

## VII. — AONGUS WAR SKOAZELL DIARMUID.

Aongus an Ti-Meur, kelenner Diarmuid, a oa en e balez war ar Boinn, pa voe diskuliet d'ezañ enkadenn vras e ziskibl. Hag heñ, war an avel c'hlan ha yen, da Vrouskoad an Diou Logell. Disgwel ouz Fionn hag ar Fianna, en em gavas eno gant Diarmuid ha Grainne. O saludi Diarmuid e lavaras :

— Petra ac'h eus graet, mab O Duibne ?

— Sed amañ petra am eus graet, eme Diarmuid: tec'het eo merc'h roue Iwerzon diouz he zad ha Fionn dre guz ganin. N'eo ket, avat, dre va youl eo deut.

— Neuze deuit ho-taou dindan wrimenn va mantell, unan a bep tu, eme Aongus. Me ho kaso er-maez, hep gouzout da Fionn ha d'ar Fianna.

— Kemer Grainne ganit, eme Diarmuid. Evidoun-me n'in ket. Mar choman beo, avat, ho heulia a rin. Mar ne ran ket, kas Grainne d'he zad, d'ezañ d'ober a garo ganti.

O veza lakaet Grainne dindan wrimenn e vantell, e kemeras Aongus penn e hent, hep gouzout da Fionn ha d'ar Fianna. Ne zispleger ket petra a c'hoarvezas d'ezo betek Koad an Diou Halegenn, anvet bremañ Luimneac'h.

## VIII. — AR SEIZ DOR SKOURROUIGOU BEZO.

Evit Diarmuid, goude disparti Aongus ha Grainne, e savas sounn evel eur peul, hag e wiskas e hobregon hag e armou. Neuze e tostaas ouz unan eus ar seiz dor skourrouigou bezo a oa er c'harz, hag e c'houlennas piou oa eno.

— N'omp ket enebourien d'it, hini ebet ac'hanomp, a voe respontet. Amañ emañ Oisin mab

Fionn, hag Osgar mab Oisin, ha pennou Clanna Baoisgne. Deus er-maez, ha den ne gredo ober droug d'it.

— Ne rin ket, eme Diarmuid, betek gwelout e pelec'h emañ Fionn.

Tostaat a reas ouz eun nor all, hag e c'houlennas piou oa eno.

— Caoilte mab Crannac'har mab Ronan, ha Clanna Ronain gantañ. Deus er-maez, hag e roimp hor buhez d'az tifenn.

— Ne rin ket, eme Diarmuid ; ne fell ket d'in lakaat Fionn da gaout droukrañs ouzoc'h evit beza graet vad d'in.

Tostaat a reas ouz eun nor all, hag e c'houlennas piou oa eno.

— Amañ emañ Conan mab Fionn Liatluac'hra, ha Clanna Morna gantañ ; enebourien omp da Fionn, ha da garout a reomp muioc'h egetañ. Deus er-maez, ha den ne gredo enebi ouzit.

— Ne rin ket, eme Diarmuid. Gwell e vefe gant Fionn ho laza holl eget va lezel da dremen.

Tostaat a reas ouz eun nor all, hag e c'houlennas piou oa eno.

— Eur c'heneil karet d'it, Fion mab Cuadan, penn Fianna Muma gant e soudarded. Kenvroiz omp, Diarmuid, hag e roimp hor c'horfou hag hor buheziou evidout.

— N'in ket er-maez d'ho kaout, eme Diarmuid. Ne lakain ket Fionn da gounnari ouzoc'h evit beza graet vad d'in.

Tostaat a reas ouz eun nor all, hag e c'houlennas piou oa eno.



— Fionn mab Glor, penn Fianna Ulad gant e soudarded. Deus er-maez, ha den ne gredo gloaza pe vac'hagna ac'hanout.

— Ne rin ket, eme Diarmuid. Eur mignon out d'in, ha da dad eo ivez. Ne fell ket d'in e vefe Fionn da enebour en abeg d'in.

Tostaat a reas ouz eun nor all, hag e c'houlennas piou oa eno.

— N'omp ket mignoned d'it, hini ebet ac'hanomp, a voe respontet. Amañ emañ Aod Bihan Eamuin, hag Aod Bras Eamuin, hag an hini Moan eus Eamuin, ha Gloazer Eamuin, hag an hini Kreñv e Vouez, Gwenn e Vizied eus Eamuin. Ne garomp ket ac'hanout. Mar deuez er-maez, drailhet ha diskolpet e vi ganimp, didruez.

— Fall ar re a zo amañ, eme Diarmuid, gaouidi, hailhoned, livastred. N'eo ket dre aon, hogen dre zismegañs ouzoc'h ne dremenin ket dre an nor-mañ.

Tostaat a reas ouz eun nor all, hag e c'houlennas piou oa eno.

— Amañ emañ Fionn mab Cumall, mab Art, mab Treunmor O Baoisgne, ha gantañ pevar c'hant a c'hopridi. Ne garomp ket ac'hanout. Mar deuez er-maez, e trouc'himp mel da eskern.

— Toui a ran, eme Diarmuid, e vo dre an normañ, Fionn, e tremenin.

O klevout se ,e tifennas Fionn ouz e soudarded, dindan boan a varo, lezel Diarmuid da dremen dre laer. Ha Diarmuid hag ober eul lamm skañv, uheldreist, war-bouez fustou e c'hoafiou-bann, ha mont da goueza pell-bras diouz Fionn hag e soudarded hep d'ezo beza gwelet tamm. Trei a reas war-du

enno, en eur youc'hal ez oa tremenet. Oc'h istribilha neuze e skoed war e gein bolzek, ledan, e redas war-eeun etrezek ar c'huz-heol, ken na steuzias buan diwar wel Fionn hag ar Fianna. Neuze, o welout na zeue hini war e lerc'h, e kerzas war-du al lec'h m'en doa gwelet Aongus ha Grainne o tec'hout eus ar c'hoad. Heulia a reas o roudou betek Koad an Diou Halegenn.

## IX. — ALIOU AONGUS.

Eno e kavas Aongus ha Grainne, en eul logell tommet ha goulaouet-mat, dirak eun tantad bras, an hanter eus eun houc'h-gouez o rosta dirazo. O welout Diarmuid, Grainne a voe darbet d'ezi mervel gant al levenez.

Diarmuid a gontas d'ezo kement a oa c'hoarvezet gantañ penn-da-benn. Neuze e koagnjont. Goude koan ez eas Diarmuid ha Grainne da gousket. Tremen deiz ez oa pa zihunjont antronoz.

Evit Aongus, pa savas, e lavaras da Ziarmuid :

— Mont a ran bremañ, mab O Duibne, hag e lezan ganit an ali-mañ : diwall da bignat en eur wezenn na vo nemet eur c'hef d'ezi ; da vont e-barz eur vougeo na vo d'ezi nemet eur genou ; da vont en eun enezenn na vo nemet eur striz-mor etrezi hag an douar. Hag e-lec'h ez pezo poazet da voued, na zebr ket ; e-lec'h ez pezo debret, na van ket kousket ; e-lec'h e vi manet kousket, na sav ket antronoz.

Kimiadi a reas diouto. Neuze Diarmuid ha Grainne a bedas ar stêr Siona war ar c'hlann dehou anezi, betek Stêr C'haro ar Fianna, a anver hizio al Leaman. E lez al Leaman, Diarmuid a lazas eun eog, hag e lakaas anezañ er ber da rosta. Neuze ez eas gant Grainne war ar ribl all da zebri, hervez ali Aongus, hag ez ejont pelloc'h da gousket .



## X. — MUADAN.

Sevel a rejont mintin-mat, ha kerzout war-eeun etrezek Gwern Finnliat. Eno en em gavas ganto eur paotr yaouank neuziet-kaer, n'oa armou ebet gantañ. Diarmuid a c'houlennas outañ piou oa.

— Eur c'hadour yaouank o klask eur mestr, emezañ. Muadan eo va ano.

— Petra a ri-te evidoun, paotr ? eme Diarmuid.

— Da servija e-pad an deiz, da ziwall e-pad an noz, a respontas Muadan.

— Kemer ar paotr-mañ ganit, eme C'hrainne ; n'hellez ket chom atao divevel.

En em glevout a rejont, hag ez ejont war-du ar Stêr Carrtac'h. Tizet ar stêr ganto, e lavaras Muadan da Ziarmuid ha Grainne pignat war e gein da dremen war ar ribl all.

— Eur bec'h pounner e vefe d'it, eme C'hrainne.

Koulskoude o c'hemeras war e gein, hag o dougas betek ribl all ar stêr. Hag ac'hano betek ar Sêr Beit, m'o dougas en hevelep doare.

E-barz eur c'heo ez ejont, e-kichen Gwern Penn ar C'hoad, a-zioc'h Tonn Toime, hag e penn pella

ar c'heo e reas Muadan da Ziarmuid ha Grainne eur gwele gant korzennou flour ha bleñchou fao.

Neuze ez eas er c'hoad tosta, hag e trouc'has eur wialenn hiliber hir hag eeun. Eur vlevenn hag eun higenn a lakaas warni, hag eun irinenn war an higenn. D'ar stêr ez eas, hag e pakas eur pesk. Eun irinenn all a lakaas war an higenn hag e pakas eun eil pesk. Eun trede irinenn a lakaas war an higenn hag e pakas eun trede pesk. Neuze e lakaas an higenn hag ar vlevenn dindan e c'houriz, hag ar wialenn en douar, hag e tegasas e dri fesk d'al lec'h m'edo Diarmuid ha Grainne. Lakaat a reas ar pesked er ber. Pa voent rostet e koagnjont. Goude se ez eas Diarmuid ha Grainne da gousket e penn pella ar c'heo. Muadan a reas ged evito betek ar mintin.

## XI. — ROUEED MOR BREIZ.

Diarmuid a savas abred, hag e lakaas Grainne da sevel, o lavarout d'ezi ober ged evit Muadan, ma c'hellje mont da welout ar vro tro-war-dro. Mont a reas. O veza pignet war ar grec'hienn dosta, e sellas piz ouz ar reter, ar c'hornog, an hanternoz hag ar c'hreisteiz. N'oa ket bet pell eno pa welas eur strollad listri herrek, spontus an niver anezo, o tont wareeun eus ar c'hornog etrezek an douar. Nao navedad pennou bras eus al listri-se a zouaras. Diarmuid a yeas da c'houlenn outo piou oant, hag a be vro e teuent.

— Ni eo tri roue Mor Breiz, emezo, pennou ar



Fianna Glas, galvet gant Fionn mab Cumall da glask eun enebour d'ezañ, eur c'houiblaer forbannet, e ano Diarmuid O Duibne. Da zont a-benn anezañ omp deut. Tri c'hi-hemolc'h kontammus a zo ganimp da gas war e lerc'h. N'eo ket an tan evit o devi, nag an dour evit o beuzi, nag an armou evit o gloaza. Daou vil a wazed nerzus a zo ac'hanomp, ha pep unan evit kant gwaz. Lavar d'imp, piou out, ha daoust ha klevet ec'h eus kelou eus mab O Duibne ?

— Dec'h em eus e welet, eme Diarmuid. Me n'oun nemet eur c'hadour o vale bro hag o veva dre nerz va brec'h ha temz mat va c'hleze. M'hen tou d'eoch, n'eo ket eun den evel ar re all ho pezo d'ober outañ ma tegouezit gant Diarmuid.

— Ma ! N'hon eus kavet den ebet betek-hen, emezo.

— Pe ano oc'h ? eme Diarmuid.

— Troad-Du, Troad-Melen ha Troad-Kreñv, sede hon anoiou, emezo.

— Ha gwin a zo en ho listri ? eme Diarmuid.

— Bez' ez eus, emezo.

— Neuze, degasit eun donnell, mar plij, eme Diarmuid, hag e tiskouezin d'eoc'h eun taol kaer.

Darn eus ar wazed a yeas da gerc'hat an donnell. Pa voe degaset, o tibrada anezi, e kemeras Diarmuid eul lonkadenn diouti. Ar re all a evas ar peurrest. Goude-se e tougas Diarmuid an donnell betek lein ar grec'hienn. Hag heñ ha pignât warni, ha diskenn ganti betek an traoñ,. ha pignat betek al

lein adarre, teir gwech dioustu dirak an divroidi, o chom war an donnell an holl amzer.

Biskoaz n'en doa gwelet eun taol kaer, emezo. Hag e pignas unan anezo war an donnell. Diarmuid a vountas anezi gant e droad. Setu an divroad d'an traoñ, pa n'oa ket c'hoaz an donnell war ruilh. Tremen a reas war ar c'hadour, ken na zeuas e vouzellou er-maez eus e gof. Neuze e redas Diarmuid war-lerc'h an donnell, e kasas anezi d'al lein adarre, hag e pignas eun eil gwaz warni. Lazet e voe evel ar c'henta. Er c'hiz-se e voe lazet hanter-kant anezo. Ar re n'oant ket bet lazet a zistroas d'o listri evit an noz.

Diarmuid a yeas da gaout e geneiled. Muadan, o veza lakaet e vlevenn hag e higenn war ar wialenn, a bakas tri eog. Neuze e lakaas ar wialenn en douar, an higenn hag ar vlevenn dindan e c'houriz, hag e tegasas ar pesked da Ziarmuid ha Grainne. Evel-se e koagnjout en abardaez-se. Muadan a gempennas eur gwele evit Grainne ha Diarmuid, hag ez eas da c'henou ar c'heo d'ober ged betek goulou-deiz.

Diarmuid a savas abred, a zihunas Grainne, hag a lavaras d'ezi ober ged evit Muadan. Mont a reas da lein an hevelep krec'hienn. N'oa ket bet pell eno ma teuas an tri roue davetañ. Ha fellout a rae d'ezo gweloût taoliou-kaer a-nevez ? a c'houlennas Diarmuid. Gwell e ve ganto, emezo, klevout kelou eus mab O Duibne.

— Gwelet em eus unan en deus e welet hizio, eme Diarmuid.

Hag heñ ha diwiska e harnez hag e holl zilhad nemet e roched, ha sanka fust goaf melen Mananan (1) en douar. Neuze e reas eul lamm ; skañv evel eul labous, e teuas da goueza war beg ar goaf, hag ez adlammas ac'hano ken skañv ha tra, hep gloaz ebet.



Eur c'hadour yaouank eus ar Fianna Glas a lavaras :

— Biskoaz n'ec'h eus gwelet eun taol kaer, mar deo eun taol kaer a rez eus an dra-se.

Hag heñ ha diwiska e harnez, ha lammat skañv a-zioc'h ar goaf en hevelep giz, ha koueza ken pounner warnañ ma 'z eas beg ar goaf a-dreuz d'e galon, ha ma kouezas maro. Diarmuid a dennas ar goaf eus e gorf, hag a sankas anezañ en douar adarre. Eun eil a zeuas d'ober an hevelep taol. Lazet e voe evel ar c'henta. En doare-se e voe lazet hanter-kant eus ar Fianna Glas. Hag e lavarjont d'ezañ tenna e c'hoaf, da virout na vije lazet muioc'h anezo. Hag int war o c'hiz d'o listri.

Diarmuid a yeas da gavout Muadan ha Grainne. Hemañ a zegasas d'ezo ar pesked. En noz-se e kouskas Diarmuid ha Grainne a-gevret, ha Muadan a reas ged betek ar mintin.

Antronoz e savas Diarmuid, hag e tegasas gantañ d'ar grec'hienn diou vaz forc'hek, hag o sankas en douar. Bras-ha-Fero, kleze Aongus, a lakaas etre an diou vaz, troet e zremm war-du an oabl. Neuze e lammas kalz a-us d'ezañ, hag e kouezas warnañ, hag e kerzas teir gwech eus ar beg betek

(1) Eur goaf burzudus, bet roet da Ziarmuid gant Mananan mab Lear, eur strobinellour brudet, unan eus pennou meuriad De Danann.

an dournell anezañ. Deut d'an traoñ, e c'houlennas ouz an divroidi hag unan a oa en o zouez a c'hellje ober kemend-all.

— Fall eo ar goulenn-se, eme unan ; biskoaz taol-kaer n'eo bet graet en Iwerzon n'en dije ket gallet unan ac'hanomp ober.

Neuze e lammas, hag o tont d'an traoñ ez eas e zivesker pep a du d'ar c'hleze, ken na voe trouc'het e gorf e daou. Neuze e lammas eun eil, hag o tont d'an traoñ e kouezas, en doare ma voe trouc'het e gorf dre e greiz. Ha n'oa ket bet lazet muioc'h eus Fianna Mor Breiz an derc'hent eget en deiz-se.

Lavarout a rejont da Ziarmuid kemer en-dro e gleze. Re anezo a oa maro en abeg d'ezañ. Hag e c'houlennjont ha klevet en doa kelou eus mab O Duibne.

— Gwelet em eus unan en deus e welet hizio, eme Diarmuid. Mont a rin henoz da glask kelou anezañ.

War se ez eas da gaout Grainne ha Muadan. Hemañ a lazas tri fesk. Koania a rejont, hag ez eas Diarmuid ha Grainne da gousket, Muadan oc'h ober ged evito.

Da c'houlou-deiz e savas Diarmuid, hag e wiskas e harnez-brezel, n'helle ket beza gouliet dindanañ, na warnañ, nag a-dreuz d'ezañ. Ouz e groazell gleiz e stagas Bras-ha-Fero, a laze an enebour diouz an taol kenta. Fust-Ruz ha Fust-Melen a gemeras ivez, e zaou c'hoaf emgann troadet-start, n'oa den ebet, gwaz pe vaouez, evit parea goude beza bet gloazet ganto.

Neuze e tihunas Grainne, hag e lavaras d'ezi ober ged evit Muadan. P'e welas harnezet, her ha kadarn,



dare da vont d'ar gad, aon bras a grogas enni. Gouzout a ouie ez oa d'an emgann ez ae gwisket evel-se. Hag e c'houlennas outañ petra oa o vont d'ober.

— Gant aon beza gwelet gant va enebourien, emezañ, em eus gwisket an harnez-mañ.

Dizoaniet e voe Grainne, hag ez eas Diarmuid davet ar Fianna Glas.

Douara a rejont raktal, ha goulenn outañ ha kelou en doa bet eus mab O Duibne.

— E welet em eus n'eus ket pell, eme Diarmuid.

— Neuze, diskouez d'imp e pelec'h emañ, emezo, ma c'hellimp kas e benn da Fionn.

— Dianaoudek-bras e vefen en e geñver, eme Diarmuid. Emañ buhez Diarmuid dindan warez va c'hadarnded. Ne c'hoariin ket an trubard d'ezañ.

— Gwir eo ? emezo.

— Gwir eo, eme Diarmuid.

— Neuze e rankez mont ac'han, emezo ; hag e kasimp da benn da Fionn, pa 'z out enebour d'ezañ.

— Pa vin staget, eme Diarmuid, e lezin va fenn da vont ganeoc'h.

Gant ar c'homzou-se e tic'houinas Bras-ha-Fero, hag e trouc'has korf an hini kenta e daou. Neuze e tostaas ouz armead ar Fianna Glas, hag e stagas d'o laza, o sailha warno, dindano, a-dreuz d'ezo, evel eur falc'hun e-mesk evnedigou, pe eur bleiz e-touez deñved, o skeja hobregonou lufrus-kaer an divroidi, ken na dec'has hini anezo da gonta ar pez a oa c'hoarvezet, pe da vruda e daoliou-kaer, nemet an tri roue hag eun nebeut kadourien o doa klasket repu war o listri.

Diarmuid a zeuas en-dro hep gloaz na gouli davet

Muadan ha Grainne. Deut mat e voe ganto. Grainne a c'houlennas outañ ha klevet en doa doareou Fionn mab Cumall ha Fianna Iwerzon.

— N'em eus ket, emezañ.

Hag e koagnjont en noz-se.

Da darz-an-deiz e savas Diarmuid antronoz, hag heñ dioustu d'ar grec'hienn. Eno e skoas war e skoed, ken na dregernas gantañ an aod tro-war-dro.

Neuze, Troad-Du a lavaras ez aje e-unan d'en em ganna gant Diarmuid, hag e touaras raktal. Hag heñ ha Diarmuid sailha an eil war egile, evel gourenerien o stigna o divrec'h hag o c'higennou, evel daou ejen gouez, pe daou daro pennfollet, pe daou leon kounnaret, pe daou falc'hun dispont war rizenn eun tornaod. Ha setu an emgann kriz ha taer a voe etrezo : o stlepel o armou pell diouto e lammont an eil ouz egile, e skoulmont o daouarn garo war o c'heinou gwevn, hag e ro an eil eur weadenn nerzus d'egile. Diarmuid, avat a sav Troad-Du war e skoaz, a strink e gorf war an douar, hag e chadenna a ra el lec'h-se. War-se e teu Troad-Kreñv ha Troad Melen d'en em ganna, pep hini d'e dro. Chadennet int en hevelep doare.

— Den ebet n'hall o distaga, emezañ.

Hag o lezas mantret ha skuiz-divi, da vont da gaout Muadan ha Grainne. An noz-se eta e koagnjont, hag ez eas Diarmuid ha Grainne da gousket, tra ma rae Muadan ged evito.

Pa savas e lavaras Diarmuid da C'hrainne edo o enebourien o tostaat .Istor an divroidi a gontas d'ezi penn-da-benn, penaos teir gwech hanter-kant eus o soudarded a oa kouezet an eil war-lerc'h egile e-pad tri devez, penaos e oa kouezet kant ar pevare deiz dre e zourn, ha penaos en doa chadennet an tri roue glas ar pempvet.



— Tri c'hi-hemolc'h gouez a zo ganto, emezañ, ha n'eus den a c'hall o gloaza.

— Ha trouc'het ec'h eus o fennou d'an tri roue-se ? eme C'hrainne.

— N'em eus ket, eme Diarmuid ; seul hiroc'h e vo o foaniou, seul welloc'h. N'eus kadour en Iwerzon a c'hellfe o distaga, nemet pevar : Oisin mab Fionn, Osgar mab Oisin, Lugaid e Zourn Nerzus, ha Conan mab Morna. Ha me 'oar na vint distaget gant hini eus ar re-mañ. Emberr e klevo Fionn kelou anezo, ha broudet e vo e galon. Ret d'imp, avat, mont ac'han, pe tizet e vimp gant Fionn hag ar chas gouez.

Mont a rejont betek Gwern Finnliat. Eno, skuiz e voe Grainne ; Muadan he dougas war e gein betek Menez Luac'hra. Diarmuid a azezas war ribl ar stêr a droidelle dre ar menez. Edo Grainne o walc'hi he daouarn. E goñtell a c'houlennas digant Diarmuid da drouc'ha hec'h ivinou.

## XII. — KANNADEZ FIONN HAG AR CHAS FERO.

Evit an divroidi, ar re anezo a oa beo c'hoaz a zeuas war ar grec'hienn, o kredi dont a-benn da zistaga buan an tri roue. Ne rejont, avat nemet startaat o liammou.

N'oant ket bet pell eno pa weljont kannadez Fionn mab Cumall o tont daveto ken mibin hag eur wennili pe eur gaerell, pe eur barrad-avel c'hlan

dreist barr pep torgenn ha pep menez distro. Piou en doa graet al lazadeg spontus-se en o zouez, a c'houlennas outo.

— Piou out-te ? emezo.

— Kannadez Fionn mab Cumall, a respontas, Deirdre ar Menez-Du eo va ano. Fionn en deus va c'haset da welout e pelec'h emaoc'h.

— Ma ! emezo, n'anavezomp ket an hini en deus graet al lazadeg-se. Sede amañ e zoare : eur c'hadour ruz e zivoc'h, du ha rodellek e vleo. Lazet en deus hor c'heneiled ha chadennet hon tri roue, ken n'hellomp ket o distaga. Tri devez diouz taol eo bet oc'h en em ganna ouzimp.

— Dre be hent eo aet kuit ? eme Deirdre.

— Aet kuit eo e-pad an noz, emezo.

— Toui a rafen, eme Deirdre, ez eo Diarmuid O Duibne. Degasit ho chas amañ. Mont a ran da gerc'hat Fionn ha Fianna Iwerzon.

Degas a rejont o chas ganto eus o lestr ha lakaat anezo da redek war-lerc'h Diarmuid, o lezel eun drouiz d'ober war-dro an tri roue. Gant ar chas ez ejont betek genou ar c'heo ; er penn pella e kavjont gwele Grainne ha Diarmuid. War se ez ejont betek ar Stêr Carrtach, ac'hano da Wern Finnliat, da Stêr C'haro ar Fianna, anvet hizio al Leaman, da gompezenn gaer Concon ; en diwez, da Venez uhel Luachra.

Ne ouie ket Diarmuid ez oant o tont, pa verzas bannielou seiz flour an divroidi, tri c'hadour nerzus er penn a-raok, kriz, her, dispont, en o dourn chadenn o chas fero. Eur vantell c'hlas livet-kaer a oa gant an hini a gerze ar c'henta, pell dirak ar re all.



Leun e voe kalon Diarmuid dioustu a erez hag a gasoni.

Grainne a roas d'ezañ e goñtell, a stagas ouz e groazell, o lavarout :

— Me 'gav d'in na garez ket paotr e vantell c'hlas, Grainne.

— E gwirionez ne ran ket, eme C'hrainne.

Diarmuid a gerzas neuze davet an divroidi. Douget e voe Grainne gant Muadan eur c'hard-leo pelloc'h war ar menez.

Hogozik raktal e voe distaget unan eus ar chas da redek war-lerc'h Diarmuid. Muadan a lavaras d'ezañ mont gant Grainne, ha beza dinec'h : heñ o diwallje diouz ar c'hi. Hag heñ ha tenna eur c'hi bihan a zindan e c'houriz, hag e lakaat war balv e zourn. Ar c'hi bihan, pa welas ar c'hi bras o tont war-du ennañ, e javedou bras-digor, a lammas en e gorzailhenn, a dizas hag a ziframmas e galon. Ha neuze e lammas war balv Muadan, o lezel ar c'hi bras maro.

Muadan a yeas da gaout Diarmuid ha Grainne, hag e tougas Grainne eur c'hard-leo war ar menez. Distaget e voe an eil ki.

— N'eus breou ebet, eme Diarmuid da Vuadan, o dije galloud war armou-hud, na war gorzailhenn eun aneval. Gortoz, ma lakain ar Goaf Ruz a-dreuz korf ar c'hi-mañ.

Diarmuid a stlapas akuit e c'hoaf-bann, hag e toullas begel ar c'hi, ken na zeuas e vouzellou ermaez eus e gof. O veza tennet e c'hoaf neuze ez eas war-lerc'h Grainne ha Muadan.

Kent pell e voe distaget an trede ki. Grainne a lavaras :

— Ar c'hrisa eo hemañ. Aon bras am eus razañ. Taol evez, Diarmuid.

Ar c'hi o zizas prim, el lec'h anvet Dar Duban, war Menez Luachra. Uhel ha skañv e lammas. Taget en dije Grainne, panevet Diarmuid, a grogas en e dreid a-dreñv, hag a skoas e gorf ouz eur roc'h, ken na zeuas e vouedenn-benn er-maez eus e glopen hag e ziskouarn.

War se e wiskas Diarmuid e harnez hag e armou. O lakaat e viz moan e korden seiz ar Goaf Ruz, e strinkas anezañ etrezek paotr e vantell c'hlas, hag e lazas. Strinka a reas ar goaf etrezek an eil, hag e lazas ivez. Ha kemend-all gant an trede. Neuze, pa na vezer ket boas d'en em zifenn goude maro ar pennou-bras, an divroidi a gemeras an tec'h, ha Diarmuid war o lerc'h, ouz o skigna hag ouz o laza. Ha nemet tec'hout a reas unan dreist lein gwez ar c'hoadeier, pe dindan an douar glas, pe dindan an dour, ne chomas hini anezo da zezrevell an emgann. Warnezo holl e kouezas teñvalijenn ar maro, nemet Deirdre ar Menez-du, kannadez Fionn, hag a oa bet keit-all o nijal-dinijal tro-war-dro (1).

## XIII. — FIONN HAG AN TRI ROUE.

Setu e welas Fionn o tont davetañ Deirdre ar Menez-du, he divesker o krena, he zeod o rambreal, he daoulagad o koueza en he fenn. Ouz he gwelout evel-se e c'houlennas outi petra a oa c'hoarvezet.

— Kelou fall am eus evidout, emezi.

Hag e kontas d'ezañ penaos ez oa maro ar chas.

— A-boan em eus gallet tec'hout va-unan, emezi.

— Da belec'h eo aet mab O Duibne ? eme Fionn.

— Ne ouzon ket, emezi.

Pa glevas penaos oa bet chadennet ar Fianna Glas, e c'halvas Fionn holl Fianna Iwerzon. Hag int war-eeun d'ar grec'hienn. Eur rann-galon e voe da Fionn o gwelout.

— A Oisin, emezañ, distag an tri roue-mañ evidoun.

— Ne rin ket, eme Oisin. Diarmuid en deus lakaet ereou-hud warnoun, o tifenn ouzin dichadenna eur c'hadour en devo chadennet.

— A Osgar, distag anezo, eme Fionn.

— Ne rin ket, eme Osgar ; lakaat a rafen kentoc'h chadennou all warno.

En hevelep giz e nac'has mab Lugaid ha Conan o distaga. N'oant ket bet eno pell amzer, avat, ma varvas an tri roue. Fionn a lakaas toulla eur bez hir ha ledan d'ezo, gant o anoiou skrivet e lizerennou ogamek warnañ. Graet e voe al lid-kañv. Mantret hag enkrezet-bras e voe Fionn goude-se. Kuitaat a reas al lec'h-se gant Fianna Iwerzon. Ne zispleger ket petra a c'hoarvezas ganto betek Almuin.

## XIV. — MUADAN O VONT KUIT.

Evit Diarmuid ha Grainne, setu petra a gonter diwar o fenn. Mont a rejont betek Menez Luachra,

(1) Eur sorserez oa Deirdre ar Menez-Du, magerez ha kannadez Fionn.

ha dre vro Ui Chonaill Gabra, war ribl kleiz ar Stêr Siona betek Beg-Douar an Diou Halegenn, anvet hizio Luimneach. Diarmuid a lazas eun demm en abardaez-se. Kig an demm a zebrjont, dour sklaer a evjont, ha da gousket ez ejont betek antronoz.

Muadan a savas abred, hag e lavaras da Ziarmuid edo o vont d'e guitaat.

— Perak 'ta ? eme Diarmuid, ha n'em eus ket roet d'it kement am boa grataet, hep marc'hata ?

Muadan, avat, a gimiadas diouto. Gwall-nec'het e voe Diarmuid ha Grainne pa voe aet kuit.

War se ez ejont etrezek an hanternoz war-du Menez Echtge, hag ac'hano war-du bro Ui Fiachrach. O treuzi ar vro-se, e teuas Grainne da skuiza. Hogen kalonekaat a reas, hag e kendalc'has da gerzout kichen-ha-kichen gant Diarmuid betek ar C'hoad Du.

## XV. — MIBIEN MORNA DIRAK FIONN.

Evit Fionn hag ar Fianna, nebeut goude beza tizet Almuin, e weljont hanter-kant kadour o tont daveto, daou anezo bras ha kadarn dreist d'ar re all e kened hag e ment, o kerzout er penn a-raok.

— Piou eo ar re-mañ ? eme Fionn.

— Ne ouzomp ket, eme ar Fianna ; ha te n'hellez ket lavarout piou int ?

— N'hellan ket, eme Fionn ; enebourien int, avat, a gredan.

Tra ma komze ez oa degouezet ar gadourien dirazañ. E saludi a rejont. Fionn a c'houlennas outo



piou oant, hag a be vro e teuent. Enebourien d'ezañ ez oant, a respontjont, mibien Morna ; bet oa o zadou en emgann Cnucha, pa oa bet lazet Cumall, tad Fionn.

— Ha lazet eo bet hon tadou, emezo, abalamour da se ; deut omp da c'houlenn ar peoc'h diganit.

— Pelec'h edoc'h hoc'h-unan p'eo bet lazet ho tadou ? eme Fionn.

— E kof hor mammou, emezo ; hor mammou a oa diou vaouez eus meuriad De Danann ; deut eo ar mare, d'hor meno, d'imp da adc'hounit lec'h ha renk hon tadou e-touez ar Fianna.

— Asanti a ran, eme Fionn ; hogen ret e vo d'eoc'h paea d'in eun dic'haou evit muntrerez va zad.

— N'hon eus nag aour nag arc'hant, na pinvidigeziou, emezo, na biou na chatal a c'hellfemp da rei d'it, Fionn.

— Arabat e vefe d'it goulenn eun dic'haou diganto, Fionn, eme Oisin ; maro eo o zadou da baea maro da dad.

— Me gav d'in, eme Fionn, pa vefen lazet, ne vefe ket diaes paea d'it an digoll, Oisin. Den ne vo degemeret e-touez ar Fianna hep beza roet d'in eun dic'haou evit maro va zad.

— Petra a c'houlennez ? eme Aongus mab Art Yaouank mab Morna.

— Ne c'houlennan nemet penn eur brezelour, pe eun dournad hiliber eus hiliberenn ar C'hoad Du.

— Setu amañ va ali, mibien Morna, eme Oisin. Distroit d'ho pro c'henidik, ha na c'houlennit ket ar peoc'h digant Fionn. Gwall-ziaes e vo d'eoc'h

degas da Fionn ar pez a c'houlenn. Ha gouzout a rit penn piou a fell d'ezañ kaout ?

— Ne ouzomp ket, emezo.

— Penn Diarmuid O Duibne ; pa vefec'h ugent kant gwaz nerzek-dreist, ne lezfe ket Diarmuid e benn da vont ganeoc'h.

— Pe hiliber a fell da Fionn kaout ? emezo.

## XVI. — ISTOR HILIBERENN AR C'HOAD DU.

— N'eus netra diaesoc'h da gaout, eme Oisin ; klevit ar pez emaoun o vont da gonta d'eoc'h :

« Bez' e savas tabut etre diou blac'h eus meuriad De Danann, Aoife hag Aine, merc'hed Mananan mab Lear. Aoife a gare mab Lugaid, niz Fionn. Aine a gare Lear eus Torgenn Fionnchad. Ha pep unan a lavare ez oa he c'harantez gwelloc'h c'hoarier-dotu eget egile. »

« Eur c'hoari a voe graet eta etre meuriad De Danann ha Fianna Iwerzon, war eur gompezenn vras e-kichen Lenn Lein Linnfiachlach. »

« Tri devez ha teir nozvez e padas ar c'hoari. Hini ebet ne c'hounezas. Neuze, o welout na vije ket holl wazed Iwerzon evit trec'hi warnomp, e reas tud De Danann o menoz mont kuit hep echui ar c'hoari. Degaset o doa ganto eus an Douar Gouestlet kraoñ-kelvez, avalou ha hiliber. O tremen dre vro Ui Fiachrach, e-tal ar Muaid, e lezjont eun hiliberenn da goueza. Eur wezenn a greskas, eur wezenn hag a ro frouez burzudus. Ne vo taget an neb a zebr anezo gant kleñved ebet, ha mezvet e vo



ganto evel gant gwin pe dour-mel koz. Ha pa vefe kant vloaz, e teufe da vefa tregont. »

« O klevout burzudou ar wezenn, e kasas tud De Danann eur gedour d'he diwall, Searban Lochlannach, eur paotr yaouank eus o gouenn, eur ramz askournek, friek, dantek, melengen, lagadet-ruz, unan eus bugale Kam, mab milliget Noe. Ken kreñv eo e c'halloud-hud ma n'hall ket beza gloazet gant an dir, na beuzet gant an dour. N'eus gantañ nemet eul lagad e-kreiz e dal du. Eur c'helc'h houarn teo a zo en-dro d'e gorf, ha n'hall ket mervel, nemet skoet e vefe outañ teir gwech gant eur vataraz houarn a zo gantañ. Kousket a ra e-pad an noz e lein an hiliberenn, hag e-pad an deiz e chom ouz troad ar wezenn d'he diwall. »

« Setu, mibien Morna, an hiliber a c'houlenn Fionn diganeoc'h. Ha diaes eo tostaat outañ, m'hen lavar. Gwastet en deus ar vro tro-war-dro, ken na gred ket Fionn hag ar Fianna mont da hemolc'hi dre eno, gant aon rag ar ramz spontus-se. »

Aod mab Andala mab Morna a eilgerias e vije gwell gantañ mervel o klask an hiliber eget dont war e giz da vro e dad. Hag e c'houlennas digant Oisin mirout e soudarded gantañ betek e zistro, ha ma c'houitjent, heñ hag e vreur, o c'has en-dro d'an Douar Gouestlet. Neuze e kimiadas an daou vrezelour kadarn-se diouz Oisin ha pennou ar Fianna. Hag i en hent. Ne zispleger ket petra a c'hoarvezas ganto betek Koad an Diou Halegenn, na penaos e tremenjont an nozvez. Antronoz e savjont beuremat, hag i neuze d'ar C'hoad Du.

## XVII. — MIBIEN MORNA HA DIARMUID.

Evit Diarmuid, e savas eul logig-hemolc'h er C'hoad Du, hag e lazas eun demm en abardaez-se. Antronoz ez eas da gaout Searban, ramz ar C'hoad Du. Eun emgleo a voe skoulmet etrezo : aotreet e voe da Ziarmuid hemolc'hi war douarou ar ramz ; ret e vije d'ezañ, avat, chom hep emellout en hiliber.

Degouezet er C'hoad Du, e kavas mibien Morna roudou Diarmuid ha Grainne. Dont a rejont da zor al logig.

Ouz o c'hlevout, e krogas Diarmuid gant e zourn nerzus en e armou ledan, hag e c'houlennas piou oant, ha petra a raent eno.

— Tud eus meuriad Morna omp, emezo.

— Ha piou eus meuriad Morna ? eme Diarmuid.

— Aod Andala mab Morna, hag Aongus mab Art yaouank mab Morna.

— Perak oc'h deut er c'hoad-mañ ?

— Kaset omp bet gant Fionn da drouc'ha da benn d'it, mar dout Diarmuid O Duibne.

— Bez' ez oun, e gwirionez, eme Diarmuid.

— Ma ! emezo, Fionn en deus goulennet diganimp da benn pe eun dournad hiliber eus hiliberenn ar C'hoad Du, da zic'haou evit lazerez e dad.

— Ken diaes all e vo d'eoc'h kaout an eil hag egile, eme Diarmuid. Gwa neb a gouez e beli Fionn ! Heñ eo, me oar, en deus muntret ho tadou. Ha n'eo ket a-walc'h d'ezañ ?

— Ha n'eo ket a-walc'h d'it, eme Aod, beza skrapet e wreg digantañ ? Ezomm ebet d'it, mont da gavout abeg ennañ !



— N'eo ket da gavout abeg ennañ e lavaran se, eme Diarmuid. Hogen e welet em eus oc'h ober kemend-all da Gonan mab Fionn Liatluachra.

Hag e tisplegas d'ezo penaos ez oa bet touellet Conan gant Fionn.

— Pe hiliber a c'houlenn Fionn, a lavaras Grainne, pa n'int ket evit o c'haout ?

— Hiliber ar C'hoad Du, eme Diarmuid. Ha n'anavezit ket ar ramz fallakr ha divalo a vez ouz o diwall ? An hini en deus graet eur gouelec'h gant ar vro tro-war-dro, ha n'hall beza lazet nemet skoet e vefe outañ teir gwech gant ar vataraz houarn a zo gantañ ? Staget eo penn ar vataraz-se gant eul lagadenn houarn teo ouz eur gelc'hienn a zo en-dro d'e gorf. Ma ! bremañ, mibien Morna, dibabit : pe en em ganna da gaout va fenn, pe mont da laerez an hiliber digant ar ramz.

— Dre renk va meuriad e-touez ar Fianna, eme an daou vreur, e touan en em gannin ouzit da genta !

Hag ar gadourien vat-se, mibien Morna, ha Diarmuid, a wiskas o harneziou war o c'horfou neuzietkaer. Divizet e voe etrezo en em ganna hep armou. Dioustu, avat, e voe trec'het mibien Morna, ha chadennet gant Diarmuid.

— Mat ec'h eus en em gannet, eme C'hrainne. Hogen bremañ e fell d'in kaout ivez darn eus an hiliber-se. N'eus forz ! Pe ez ay mibien Morna d'o c'herc'hat pe n'aint ket, ne gouskin mui ez kwele — daoust pegen dizereat eo d'eur wreg lavarout se — ha mervel a rin mar n'hellan ket tañva anezo !

## XVIII. — MARO SEARBAN LOCHLANNACH.

— N'am laka ket da derri ar peoc'h a zo etrezoun ha Searban Lochlannach, eme Diarmuid. N'em lezo ket da gemer hiliber kentoc'h eget eun all.

— Trouc'h al liammou a zo warnomp, eme mibien Morna, hag ez aimp ganit, hag e roimp hor buhez evidout.

— Ne reot ket, eme Diarmuid. Mervel a rafec'h netra nemet o sellout ouz ar ramz.

— Neuze, a-raok trouc'ha hor penn, emezo, bez mat a-walc'h evit distarda hol liammou, ha hol lezel d'az ambroug, ma c'hellimp gwelout an emgann etrezout hag ar ramz.

Kement-se a voe graet, hag ez eas Diarmuid da gaout Searban. Edo kousket ar ramz. Ha Diarmuid ha rei eun taol troad d'ezañ. Ar ramz a savas e benn, hag e sellas outañ, o lavarout :

— Ha te a fell d'it terri ar peoc'h, mab O Duibne?

— Ne ran ket, eme Diarmuid. Hogen Grainne merc'h Cormac a garfe kaout hiliber. Deut oun da c'houlenn eun dournad anezo diganit.

— Toui a ran, eme ar ramz, ha pa ne vefe bugel ebet ganit nemet an hini a zo bremañ en he c'hof, ha pa ne vefe nemet Grainne eus gouenn Cormac mab Art, ha pa vefen sur e varvfe en eur wilioudi, ne dañvafe hini ebet eus va hiliber.

— Ne c'hoariin ket an trubard d'it, eme Diarmuid ; lavarout a ran d'it eta ez oun deut d'o c'hemer dre gaer pe dre heg.

O klevout se, e savas ar ramz, e lakaas e vataraz war e skoaz, hag e tistagas tri zaol spontus gant



Diarmuid, a voe bloñset eun tammig, daoust da warez e skoed. A-daol-trumm, avat, e stlapas Diarmuid e armou d'an douar, e reas eul lamm skañv, hag e krogas er vataraz. Dibrada a reas ar ramz, ha dre e lakaat da droiellat en-dro d'ezañ, e torras al lagadenn a stage penn ar vataraz ouz ar c'helc'h houarn. Hag heñ ha skei ganti teir gwech ouz ar ramz, ken na zeuas e empenn er-maez eus e glopen hag e ziskouarn. Hag e kouezas maro.

Edo mibien Morna o sellout. Pa weljont Searban o koueza e tostajont. Diarmuid, skuiz-divi, a azezas, hag a c'hourc'hemennas d'ezo douara ar ramz dindan ar strouez, evit mirout na vije gwelet gant Grainne.

— Goude se, it d'he c'herc'hat, emezañ.

Mibien Morna a stlejas ar ramz e-kreiz ar c'hoad, hag a lakaas e gorf en douar. Neuze ez ejont da gerc'hat Grainne.

— Amañ, eme Diarmuid, emañ an hiliber ac'h eus goulennet. Kutuilh anezo, kement ha ma kari.

— Ne dañvain hini anezo, a respontas Grainne, nemet ar re az pezo kutuilhet da-unan gant da zourn, Diarmuid.

Diarmuid a savas, a gutuilhas an hiliber evit Grainne ha mibien Morna. Hag e tebrjont anezo, kement ha ma c'helljont.

## XIX. — « C'HOUEZ E GROC'HEN A ZO GANTO. »

P'o devoe debret o gwalc'h, e lavaras Diarmuid :

— Bremañ, mibien Morna, kemerit kement ha

ma karit eus an hiliber-mañ, ha lavarit da Fionn ez eo c'houi hoc'h eus lazet Searban.

— A galon laouen, emezo.

Diarmuid a gutuilhas eur bern hiliber d'ezo. Neuze, mibien Morna a drugarekaas anezañ evit kement o doa bet digantañ, hag ez ejont da gaout Fionn. Diarmuid ha Grainne a bignas betek lein ar wezenn, hag en em astennas war gwele Searban. Ha c'houero oa hiliber an traoñ e-kichen re al lein.

Pa voe degouezet mibien Morna dirak Fionn, hemañ a c'houlennas petra oa c'hoarvezet ganto.

— Lazet hon eus Searban, emezo, ha degaset d'it hiliber ar C'hoad Du, ma c'hellimp kaout ar peoc'h diganit.

Hag e lakajont an hiliber e dourn Fionn. Fionn o anavezas, hag o lakaas dindan e fri.

— Toui a ran, emezañ, ez eo Diarmuid en deus kutuilhet an hiliber-mañ. C'houez e groc'hen a zo ganto. Heñ eo hep mar en deus lazet Searban. Mont a rin da welout ha beza ez eo en hiliberenn. Evidoc'h-c'houi, ne dalvezo d'eoc'h da netra beza degaset d'in an hiliber. N'ho pezo ket renk ho tadou e-touez ar Fianna, ken n'ho pezo paeet eun dic'haou evit lazerez va zad.

## XX. — O C'HOARI GWEZBOELL DINDAN AR WEZENN.

War se e vodas ar seiz strollad eus ar Fianna, hag ez eas ganto d'ar C'hoad Du. Roudou Diarmuid a heuilhjont betek troad an hiliberenn. An hiliber a gavjont hep hini d'o diwall, hag e tebrjont anezo kement ha ma c'helljont. Gwrez kreisteiz a zeuas neuze. Fionn a lavaras e chomje ouz troad an hiliberenn.



— Gouzout a ouzon, emezañ, emañ Diarmuid el lein.

— Ar warizi eo, Fionn, a ra d'it kredi e chomfe Diarmuid e lein ar wezenn-se,hag heñ o c'houzout e klaskez e laza, eme Oisin.

Fionn a c'houlennas eun daolenn wezboell da c'hoari. Bep a du d'an daolenn ez azezjont : Oisin, Osgar, mab Lugaid ha Diorraing diouz eun tu, ha Fionn diouz an tu all.

Akuit-bras, gwidreüs-tre oa ar c'hoarierien. D'eur c'houlz bennak, n'en doa Oisin nemet eun denig-gwezboell da finval evit gounit.

— N'ec'h eus nemet eun denig da finval evit gounit, Oisin, ha n'eus den ebet a c'hall diskouez d'it pe hini eo, eme Fionn.

Neuze e lavaras Diarmuid a vouez uhel dirak Grainne :

— Poan a ra d'in da welout gwall-rouestlet, Oisin, hep gallout diskouez d'it petra ober.

— Gwasoc'h eo d'it c'hoaz, eme C'hrainne, beza amañ war gwele Searban, e lein an hiliberenn, gant ar seiz strollad eus ar Fianna tro-war-dro, o klask da laza.

Diarmuid, avat, a gutuilhas eun hiliberenn, hag he stlapas ouz an denig-gwezboell a dlee beza finvet. Oisin a finvas anezañ, hag e troas ar c'hoari a-enep Fionn. Hogen kent pell e voe ar c'hoari evel a-raok. Diarmuid a stlapas eun hiliberenn all ouz

an denig a dlee beza finvet, ha gant Oisin e voe an trec'h. Hag ar Fianna d'ober eur youc'hadeg vras neuze.

— Trec'h out bet, Oisin, eme Fionn ; n'eo ket souez ; e wella en deus graet Osgar evidout, harpet out bet gant mab Lugaid ha Diorraing, hag aliet gant mab O Duibne.

— Gwall-erezus out, Fionn, eme Osgar. Kredi a rez e chomfe Diarmuid e lein ar wezenn, ha te amañ o c'hortoz ?

— Gant pehini ac'hanomp emañ ar wirionez, mab O Duibne, eme Fionn, gant Osgar, pe ganin-me ?

— Kammed n'out faziet, Fionn, eme Diarmuid ; amañ emaoun e gwirionez gant Grainne war gwele Searban.

Hag o kemer Grainne en e zivrec'h e pokas d'ezi teir gwech dirak Fionn hag ar Fianna.

— Brasoc'h eo bet va foan, eme Fionn, en noz m'ec'h eus skrapet Grainne, ha m'o deus ar seiz strollad eus ar Fianna da welet. Rak unan eus va diwallerien oas neuze. Da benn a gemerin, avat, evit se.

## XXI. — AR SEZIZ EN-DRO D'AN HILIBERENN.

War se e savas Fionn, gant e bevar-kant gopr-soudard. Dourn-ouz-dourn o lakaas en-dro d'ar wezenn, o tifenn outo, dindan boan koll o fenn, lezel Diarmuid da dremen. Da gement hini anezo e lavaras ouspenn, ma tegasfe d'ezañ penn Diarmuid, en dije e harnez hag e armou, ha renk e dad e-touez ar Fianna.



E-keit-se, avat, ez oa bet diskuliet da Aongus enkadenn Diarmuid, ha deut e oa dre laer d'e gaout.

Setu Garb Menez Cua o pignat er wezenn, o lava-rout ez oa bet lazet e dad gant tad Diarmuid. Pa dizas lein ar wezenn, Diarmuid a roas d'ezañ eun taol-troad, hag e strinkas e-mesk ar Fianna. Eno, gopridi Fionn a drouc'has e benn : rak Aongus en doa lakaet neuz Diarmuid warnañ. Pa voe lazet e teuas e wir neuz warnañ adarre. Fionn hag ar Fianna e anavezas, hag a lavaras ez oa Garb Menez Cua a oa kouezet.

Neuze e lavaras Garb Menez Crot ez aje da dal-vezout ivez maro e dad da Ziarmuid. Hag heñ e lein an hiliberenn. Diarmuid a roas d'ezañ eun taol-troad, hag e kouezas e-touez ar Fianna, neuz Diarmuid warnañ. Trouc'het e voe e benn gant gopridi Fionn. Hemañ a lavaras neuze n'oa ket Diarmuid, hogen Garb Menez Crot. Hag evit an trede gwech, e c'houlennas piou a bignje er wezenn.

Garb Menez Guaire a lavaras ez aje : lazet oa bet e dad gant Diarmuid. Pa voe e lein ar wezenn, avat, e c'hoarvezas gantañ evel gant ar re all.

Nao Garb eus ar Fianna a voe lazet en doare-se : Garb Menez Cua, Garb Menez Crot, Garb Menez Guaire, Garb Menez an Houc'h, Garb ar Menez Meur, Garb Menez Luga, Garb Roudouz ar Brug, Garb Menez Mis, ha Garb Drom Dor. Leun e voe Fionn goude se a c'hlac'har hag a enkrez.

## XXII. — OSGAR HA DIARMUID.

Aongus a lavaras e kemerje Grainne gantañ.

— Kemer anezi, eme Diarmuid ; mar doun beo henoz ez in war ho lerc'h ; mar doun lazet, ha mar he deus bugale, desav anezo mat, ha kas anezi d'he zad e Teamair.

Aongus a gimiadas neuze diouz Diarmuid ; hag o lakaat Grainne dindan wrimenn e vantell, ez eas kuit, hep gouzout d'ar Fianna. Ne gonter ket petra a c'hoarvezas ganto betek an Ti-Meur war ar Boinn.

Neuze, Diarmuid a lavaras :

— Diskenn a rin, Fionn. Eul lazadeg vras a rin e-mesk da soudarded, rak me 'oar n'am lezi ket da dremen. E lec'h pe lec'h e fell d'it va laza. N'hellan ket tec'hout ; n'em eus na keneil na mignon e douarou pell ar bed, a c'hellfe va gwarezi : re alies em eus douget an anken hag ar maro en o zouez, dre garantez ouzit, Fionn. E pep emgann ac'h eus graet em amzer, em eus lakaet va buhez e mar evidout en a-raok hag en a-dreñv. Toui a ran, Fionn, e talvezin d'it kement-se. N'ez pezo ket va fenn evit netra.

— Gwir a lavar Diarmuid, eme Osgar. Bez trugarezus outañ.

— Nann, eme Fionn, biken n'em bezo trugarez outañ. N'en devo ket ar peoc'h diganin ken n'en devo roet d'in eun digoll evit kement gaou en deus graet ouzin.

— Eur vez eo d'it komz evel-se, eme Osgar. Klev bremañ ger eur gwir vrezelour : nemet koueza a rafe an oabl war va fenn, pe digeri a rafe an douar dindan va zreid, ne c'houzañvin ket e vefe gloazet Diarmuid ganit pe gant Fianna Iwerzon. Dindan warez va c'hadarnded e kemeran e gorf hag e vuhez. Tec'hout a ray, daoust da holl wazed Iwerzon. Deus d'an traoñ eta, Diarmuid, pa na fell ket da Fionn trugarezi ouzit. Toui a ran na vo graet droug ebet d'it !



Neuze e savas Diarmuid war eur skourr uhel eus ar wezenn, hag e lammas war-bouez fust e c'hoaf ken mibin hag eul labous ; war an douar glas e kouezas, war soliou e zaoudroad, pell diouz Fionn hag ar Fianna.

Tabut a savas etre Osgar ha pennou bras all ar Fianna. Hemañ, o kregi en e armou, o trouzal evel an avel en eun draonienn, pe an dour war eur badell, a dremenas a-dreuz d'ezo, ouz o laza, ouz o gloaza, ouz o skigna tro-war-dro, hag a dizas Diarmuid.

Ne zispleger ket petra a c'hoarvezas ganto betek Ti-Meur ar Boinn. Eno e kavjont Aongus ha Grainne. Darbet e voe da houmañ mervel pa glevas Diarmuid o konta petra a oa degouezet.

Evit Fionn, goude disparti Osgar, e kavas nao fenn-bras ha dek kant brezelour mac'hagnet, bern-war-vern. Ar re varo a lakaas en eur bez ledan. Skuiz ha mantret e voe goude se. Hogen e touas na ziskuizje ket a-raok beza talvezet da Ziarmuid kement-se.

## XXIII. — FIONN E BRO-ALBA.

Fionn a lavaras d'e vevelien paramanti e lestr, ha lakaat ennañ boued ha died. Senti a rejont. Pa voe prest al lestr e savas warnañ gant mil brezelour. Dre roeñvat kreñv ha kalet e vountjont al lestr d'an taol kenta war-hed nao c'hoummad er mor glas. An avel a c'houezas en o goueliou hag e tiraezjont eur porz-mor en hanternoz bro-Alba. Staget e voe al lestr ouz peuliou ar porz. Ha Fionn, gant pemp den, a yeas da gastell ar roue.

Fionn a skoas ouz an nor. Ar porzier a c'houlennas piou oa eno : Fionn mab Cumall, a voe respontet.

— Ra zeuy e-barz, eme ar roue.

Lezet e voent eta da zont e-barz. Degemeret mat e voe Fionn gant ar roue, ha pedet d'azeza en e gador-heñ. Dour-mel c'houek, plijus da eva, a voe roet d'ezo, hag evaduriou kreñv. Tud a voe kaset da gerc'hat keneiled all Fionn, ha degemeret mat e voent ivez. Neuze e tisplegas Fionn d'ar roue perak oa deut : da c'houlenn ali ha skoazell digantañ a-enep mab O Duibne.

— Ro d'in eun armead, eme Fionn : lazet eo bet da dad ha da zaou vreur gant Diarmuid, ha kalz eus pennou bras da bobl.

— Gwir eo, eme ar roue ; va daou vab a roin d'it gant peb a vil den d'o ambroug.

Laouen e voe Fionn o kaout kemend-all a dud digant roue bro-Alba, hag e kimiadas dioutañ, o heta d'ezañ buhez hir ha yec'hed. Neuze ez eas en hent gant e geneiled. E-kichen Ti-Meur ar Boinn e touarjont. Kannaded a voe kaset da di Aongus da embann ar brezel a-enep Diarmuid.

## XXIV. — SKOEDOU STAG-OUZ-STAG EN EMGANN.

— Petra ober, Osgar ? eme Diarmuid.

— En em ganna outo : o zrec'hi a raimp, ha trouc'ha o c'hig d'ezo, ha ne lezimp ket eur mevel da dec'hout ez veo. O laza a raimp holl, eme Osgar.

Antronoz vintin eta e wiskjont o harneziou war o c'horfou kaer, hag i da lec'h ar stourm. Gwa ar re, kalz pe nebeut, en em gavje war hent an daou vrezelour kounnaret-se. Bevennou o skoedou a stagjont an eil ouz eben, evit na vijent ket rannet en emgann. War se ez embannjont ar brezel a-enep Fionn.

Mibien roue bro-Alba a lavaras ez ajent gant o soudarded da genta. Douara a rejont raktal. Diarmuid a sailhas warno, dindano, a-ziouto, evel eur falc'hun e-mesk evnedigou, pe eur balum e-mesk peskedigou, pe eur bleiz e-mesk deñvedigou. Kement e voe ar spont hag ar strafuilh e-touez an divroidi ma ne dec'has hini anezo da rei kelou eus an emgann, pe da vruda e daoliou-kaer. Lazet e voent holl gant Diarmuid hag Osgar a-raok serr-noz. Evit an daou-mañ, e voent dic'hloaz ha dic'houli.

## XXV. — AN DELIENN DOULLET.

Pa welas Fionn al lazadeg vras-se, e tistroas gant e soudarded war-du ar mor. Hag heñ da Zouar ar Yaouankiz, da gaout e vagerez. Degemeret-mat e voe ganti. Displega a reas d'ezi abeg e veaj.

— Deut oun da c'houlenn da ali, emezañ. Rak evit Diarmuid, n'eus ket a armead bras a-walc'h d'e drec'hi.

— Mont a rin ganit, eme ar sorserez, hag e stourmin outañ dre achanterez.

Laouen e voe Fionn neuze. En noz-se e chomas e ti ar sorserez, hag e rejont o menoz mont kuit antronoz.

Tizet ganto Ti-Meur ar Boinn, ar sorserez a guzas dre hud Fionn hag ar Fianna ouz tud Iwerzon. En derc'hent ez oa aet Osgar diouz Diarmuid, hag edo hemañ en deiz-se o hemolc'hi. Diskuliet e voe kement-se d'ar sorserez. Ha hi ha sevel war eun delienn lugustr toullet e-giz eur vreo, ha dont a-zioc'h Diarmuid, douget war an avel yen ha glan, ha stlepel outañ daredou marvus. Droug bras a reas d'ezañ a-dreuz d'he harnez. N'oa ket evit tec'hout gant ar boan. Kement poan en doa gouzañvet betek neuze n'oa netra e-kichen ar boan-se. Meiza a reas, nemet dont a rafe a-benn da skei ouz ar sorserez dre doull an delienn, e vije lazet ganti hep dale. Hag heñ hag en em astenn a-hed e gorf, ar Goaf Ruz gantañ en e zourn. O strinka e c'hoaf dre an toull e tizas ar sorserez, a gouezas maro.

Neuze Diarmuid he dibennas, hag a gasas he fenn da Aongus.



## XXVI. — FIONN O C'HOULENN AR PEOC'H.

Aongus a yeas da gaout Fionn antronoz, da c'houlenn hag ober a raje ar peoc'h gant Diarmuid. Fionn a respontas e raje, n'eus forz e pe zoare. Neuze Aongus a yeas da gaout roue Iwerzon da c'houlenn ar peoc'h da Ziarmuid. Cormac a respontas e roje d'ezañ ar peoc'h. Distrei a reas neuze davet Diarmuid.

— Petra a fell d'it kaout ? eme Aongus.

— Ar c'hantrev, eme Diarmuid, a oa d'am zad, kantrev O Duibne, gant ne day ket Fionn da hemolc'hi eno, ha gant n'am bezo ket a druaj da baea da roue Iwerzon ; kantrev Beann Damuis, e bro Laigean, evel ro digant Fionn ; gwella kantrev Iwerzon eo hemañ ; kantrev Ceis Corann digant roue Iwerzon, evel argourou d'e verc'h. Sede divizou ar peoc'h a rin ganto.

— Ha te a viro ar peoc'h neuze ? eme Aongus.

— Neuze hepken e c'hellin gouzañv ar peoc'h, a eilgerias Diarmuid.

Aongus a yeas da gaout roue Iwerzon ha Fionn. Asanti a rejont da gement hini eus an divizou-se. Pardonet e voe da Ziarmuid kement en doa graet abaoe m'oa bet forbannet. Ha graet e voe ar peoc'h.

## XXVII. — BANVEZ GRAINNE.

Kantrev Ceis Corann a voe dibabet da lec'h-annez gant Diarmuid ha Grainne, pell diouz Cormac ha Fionn. Eur c'hastell a savjont eno, a anvjont Kastell Grainne. Neuze Grainne a c'hanas pevar mab hag eur verc'h da Ziarmuid : Donnchad, Eochaid,

Connla, Seibsearcach ha Druime. Kantrev Beann Damuis a voe roet d'ar verc'h, ha di e voe kaset gant eur merour hag eur vatez d'ober war he zro. Pell amzer e vanjont e peoc'h. Boas e vezed da lavarout n'oa den ebet pinvidikoc'h en aour hag en arc'hant, e tropellou chatal ha deñved, hag oc'h ober muioc'h a aloubadennou eget Diarmuid.

Eun deiz, e lavaras Grainne d'ezañ ez oa eur vez evito, hag i ken pinvidik, gant ken lies a servijerien hag oc'h ober kement a zispignou, beza chomet hep pedi daou zen kenta Iwerzon da zont d'o gwelout, Cormac mab Art ha Fionn mab Cumall.

— Perak komz evel-se, Grainne, eme Diarmuid; daoust ha n'int ket va enebourien ?

— Seul welloc'h, eme C'hrainne e vefe ober eur banvez d'ezo, da c'hounit o c'harantez.

— Gra a giri, eme Diarmuid.

— Neuze, eme C'hrainne, kas kannaded d'am merc'h da gemenn d'ezi ober eur banvez all, ma c'hellimp pedi roue Iwerzon ha Fionn da zont d'he zi. Piou 'oar ha n'hello ket kavout eur pried eno ?

Divizet e voe ober kement-se. Eur bloavez a dremenas Grainne ha he merc'h oc'h aoza ar banvez. A-benn diwez an amzer-se e voe kaset kannaded da Gormac ha da Fionn ha da bennou bras Iwerzon. Eur bloavez e padas ar banveziou-se.

## XXVIII. — EUR C'HI O HARZAL EN NOZ.

An noz diweza eus ar bloavez-se, edo kousket Diarmuid e kastell Grainne. Setu ma klevas harz eur c'hi dre e gousk. En eul lamm e tihunas.



— Petra ac'h eus gwelet ? eme C'hrainne.

— Klevet em eus harz eur c'hi, eme Diarmuid, ha souezet oun.

— Ra vezi diwallet diouz pep droug ! eme C'hrainne. Meuriad De Danann a ra an dra-se d'it, daoust da warez Aongus an Ti-Meur. Deus da gousket adarre.

Ne voe ket Diarmuid, avat, evit kousket goude se, hag e klevas c'hoaz harz ar c'hi. Grainne a reas d'ezañ mont en e c'hourvez a nevez, o lavarout na zeree ket outañ mont da glask eur c'hi en doa klevet en noz.

Diarmuid en em astennas war e wele. Morvitellet oa, pa voe dihunet gant harz ar c'hi evit an trede gwech. Edo an deiz o tarza, hag e lavaras :

— Mont a rin da glask ar c'hi : deiz eo anezi bremañ.

— Neuze, eme C'hrainne, kemer ganit ar C'hleze Bras, kleze Mananan, hag ar Goaf Ruz.

— Ne rin ket, eme Diarmuid ; kemer a rin ar C'hleze Bihan hag ar Goaf Melen en eun dourn, ha Mab ar Gelvezenn, va c'hi, staget gant eur chadenn en egile.

## XXIX. — HOUC'H-GOUEZ MENEZ GULBA.

Neuze ez eas Diarmuid er-maez eus ar c'hastell betek lein Menez Gulba. Eno e kavas Fionn e-unanpenn. Diarmuid, hep e saludi, a c'houlennas outañ raktal hag heñ eo a oa bet o hemolc'hi. Fionn a respontas n'oa ket ; hogen eur bagad tud, emezañ, a oa aet er-maez goude hanternoz.

— Hag unan eus hor c'hon en deus kavet roudou eun houc'h-gouez. N'oa ket staget ; aet eo kuit, ha n'o deus ket gallet e dizout c'hoaz. Houc'h-gouez Menez Gulba eo o deus kavet. Ha n'eo ket gant kalon e redont war e lerc'h. Tregont anezo a zo bet lazet gantañ beure-mañ. Sell, emañ o tont davedomp, hag an holl Fianna o tec'hout razañ ! Eomp buan diwar an dorgenn-mañ !

Diarmuid a lavaras na dec'hje ket dre aon rak eun houc'h.

— Ha n'ouzout ket, eme Fionn, ez eo arabat d'it hemolc'hi eun houc'h-gouez ?

— Ha perak 'ta ? eme Diarmuid.

— Perak ? eme Fionn. Neuze, selaou :

« Edon en Almuin eun deiz gant ar seiz strollad eus ar Fianna, pa zeuas Bran Bihan O Buadchain d'am c'haout, da c'houlenn ouzin hag ankounac'haet em boa ez oa arabat d'in tremen dek noz dioustu en Almuin. »

« — Da belec'h mont eta henoz ? a c'houlennis ouz ar re a oa em c'hichen. »

« — Eomp da di Aongus, eme Donn, da dad ; eno emañ va mab Diarmuid, hag eur bugel all, mab Roc ar Merour. Degemeret e vimp eno, pep hini ac'hanomp, evit an noz. »

« Neuze ez ejomp, me ha da dad, da di Aongus. Karet-mat oas gantañ. Mab Roc ar Merour, avat, a oa karet-mat gant ar servijerien : broudet e voe kalon da dad gant ar warizi. »

« A-daol-trumm e savas kroz etre daou eus va chas, abalamour d'eun tamm kig a oa bet taolet d'ezo, hag e tec'has ar merc'hed razo, ar servijerien, ar vugale, e-keit ha ma save ar wazed d'o ranna. Dre ma tec'he e tremenas mab ar Merour etre daoulin da dad ; da dad a stardas ar bugel ken kreñv ma varvas ; neuze da dad e stlapas dindan treid ar chas. »

« O kavout e vab maro ,e reas ar Merour eul leñvadenn druezus, hag e teuas d'am c'haout, o c'houlenn eun dic'haou diganin. »

« Lavarout a ris d'ezañ sellout piz ouz e vab, ha ma kavfe tres dant eur c'hi warnañ, e rojen d'ezañ eun dic'haou va-unan. Sellout a reas ouz ar bugel. Tres ebet eus dent eur c'hi ne voe kavet warnañ. Neuze e kinnigas ar Merour lakaat liveriou spontus an drouized warnoun, nemet diskleria a rafen d'ezañ piou en doa lazet e vab. »

« Goulenn a ris ma vije degaset d'in dour hag eun daolenn wezboell, hag e walc'his va daouarn, hag e lakais va dourn-meud dindan va dant diouganerez (1). Diskuliet e voe d'in spis ez oa da dad en doa lazet mab ar Merour. »

« Kinnig a ris d'ar Merour e zic'haoui va-unan, hogen dinac'h a reas. Bet-mat e voe d'in lavarout d'ezañ ar wirionez. »

« — Neuze, eme ar Merour, ra vo lakaet Diarmuid, mab Donn, etre va daoulin. »

« Kounnar a savas en Aongus neuze. Evit da dad, dare oa da drouc'ha e benn d'ar Merour. Hemañ, avat, a zeuas gant eur walennig-hud en e zourn.

(1) Dezrevellet e vez e « Maberez Fionn » penaos, goude beza debret kig eun eog, e teuas da gaout an donezon diouganerez-se « Bep gwech ma lakae e zourn meud en e c'henou, e veze diskuliet d'ezañ kement na ouie ket. »

Ganti e stokas ouz e vab, a yeas dioustu d'eun houc'h glas divleo, dilost ha diskouarn. Ar Merour a lavaras :

« Keit hag e vevo Diarmuid e vevi, ha ganit-te e vo lazet. »

« Neuze e savas an houc'h hag ez eas kuit dre an nor digor. Sede perak e tifennas Aongus ouzit hemolc'hi eun houc'h. An houc'h-gouez-se eo houc'h-gouez Menez Gulba. Na van ket ouz e c'hortoz. »

— Ne ouien ket kement-se, eme Diarmuid, hogen ne dec'hin ket rak an houc'h-se. Lez da gi Bran ganin, mar plij.

— Ne rin ket, eme Fionn.

Hag heñ kuit, o lezel Diarmuid e-unan war an dorgenn.

— Evit gwir, eme Diarmuid, d'am laza eo ec'h eus graet an hemolc'h-se, Fionn. Mar deo amañ ez eo tonket d'in mervel, gwaz a se !

## XXX. — DIARMUID HAG AN HOUC'H-GOUEZ.

Neuze e teuas an houc'h war an dorgenn. Diarmuid a zistagas Mab ar Gelvezenn. Poan gollet. Tec'hout a reas rak al loen.

— Gwa neb na heuilh ket ali eur wreg vat, eme Diarmuid. Grainne he doa lavaret d'in beure-mañ kemer ar C'hleze Bras hag ar Goaf Ruz.

O lakaat e viz moan, gwenn, ivinet-ruz e kordenig seiz ar Goaf Melen, gant evez bras e stlapas anezañ ouz an houc'h, ha e tizas hemañ e-kreiz e dal. Blevenn, avat, ne voe trouc'het warnañ ; ne voe, na gloazet, na skrabet zoken. Digalonekaat a reas Diarmuid eun tammig neuze, hag o tic'houina ar C'hleze Bihan, e skoas ouz kein an houc'h eun taol pounner, kadarn ha kreñv. Blevenn ebet, avat, ne drouc'has warnañ. Torret e voe ar c'hleze e daou.



Neuze e sailhas an houc'h, dispont-kaer, war Diarmuid, o freuza an douar dindan e dreid, ken na gouezas ar c'hadour. Pa savas hemañ, edo a-c'haoliad war an houc'h, troet e zremm war-du talier al loen. Hag an houc'h da dec'hout ha da ziskenn gant dinaou an dorgenn, hep dont a-benn da deurel Diarmuid diwar e gein. Betek Lamm-Dour Mab Rouz Badarn e redas. O tizout ar Froud Ruz e reas tri lamm skañv a-dreuz d'al lamm-dour. Neuze e tistroas dre an hevelep hent betek lein an dorgenn. Eno e taolas Diarmuid d'an douar. Pa voe kouezet, e sailhas an houc'h warnañ, hag e tiframmas e vouzellou, ouz o skigna war e zivesker. P'edo, avat, o vont kuit, Diarmuid a strinkas outañ dournell e gleze, a oa chomet en e zourn, hag a frikas e glopen, ken na gouezas maro. Setu perak ez eo bet graet Krec'h an Dournell eus an dorgenn-se.

## XXXI. — FIONN HA DIARMUID.

Damc'houde e teuas Fionn di gant ar Fianna. Edo Diarmuid war e dremenvan.

— Plijadur a ra d'in da welout evel-se, Diarmuid, eme Fionn. Eun druez eo na vefe ket holl verc'hed Iwerzon bremañ o sellout ouzit. Rak kenedek out

bet, ha neuziet-kaer, ha bremañ out disneuz ha divalo.

— Te a c'hall, avat, Fionn, va farea mar karez, eme Diarmuid.

— Ha penaos 'ta ? eme Fionn .

— P'eo bet roet d'it donezon an diouganerez e lez ar Boinn, ez eo bet roet d'it ivez eun donezon all : an neb a roez d'ezañ da eva diouz palv da zourn a vo yaouank goude, ha dieub diouz pep kleñved.

— Ne zellezez ket kaout da eva diganin ; eme Fionn.

— N'eo ket gwir, eme Diarmuid ; en noz ma taolas kadourien Teamair tan hag etivi e-barz ar palez m'edout o festa, Fionn, daoust ha n'is ket va-unan er maez da vouga ar flammou, ha daoust ha ne ris ket teir gwech tro ar palez, o laza hanter-kant den bep gwech ? Pa vije bet en noz-se em bije goulennet se diganit, roet ez pije d'in da eva.

— Ha piou, eme Fionn, en noz m'edout ganin e Teamair, en deus skrapet Grainne diouzin dirak holl wazed Iwerzon, pa oa karget d'he diwall ?

— Ne voen ket kablus neuze, Fionn, eme Diarmuid ; Grainne he doa lakaet liveriou-hud war-noun ; anez, n'em bije ket torret va ger evit holl aour ar bed. Bez soñj, avat, en noz ma klaskas Roue ar Bed ha tri Roue Enez Tuile da laza dre drubarderez, ha ma trouc'his o fennou. P'em bije goulennet da eva diganit en noz-se, em bije bet va goulenn ! E meur a enkadenn a zo degouezet ganit ha Fianna Iwerzon, diwar an deiz kenta m'oun bet en o zouez, en em lakaet em eus e riskl va buhez



evidout. Selaou bremañ, Fionn : meur a vrezelour kalonek a zo kouezet en abeg d'it, ha re all a gouezo c'hoaz. Hag abarz nemeur e c'hoarvezo ganeoc'h eur gwall-zarvoud spontus, ha ne chomo ket kalz a vibien war ho lerc'h. N'eo ket evidout oun mantret, Fionn, hogen evit Oisin, Osgar hag ar re all, keneiled karet d'in. Ha te, Oisin, menel a ri, an diweza eus ar Fianna, da hirvoudi d'imp-ni holl. Neuze e rin diouer bras d'it, Fionn.

Osgar a lavaras neuze :

— O Fionn, evidoun beza kar d'it muioc'h eget da Ziarmuid, ne c'houzañvin ket e chomfes hep rei da eva d'ezañ. Toui a ran, ma vije bet eun all en dije touellet Diarmuid en doare-se, an hini ac'hanomp a vije bet ar c'hreñva hepken a vije chomet beo. Degas d'ezañ da eva hep mui dale.

— N'eus ket a eienenn war an dorgenn-mañ, eme Fionn.

— War-hed nao kammed diouzit, eme Diarmuid, ez eus gwella eienenn dour sklaer ar bed.

Mont a reas Fionn d'an eienenn, hag e kemeras eur flac'had dour. N'oa ket aet, avat, an hanter eus an hent davet Diarmuid ma lezas an dour da sila, ha ma lavaras n'oa ket evit degas dour.

— A-ratoz ec'h eus lezet an dour da sila, eme Diarmuid.

Neuze ez eas Fionn da gerc'hat dour adarre ; n'oa ket aet an hanter eus an hent war-du Diarmuid, avat, ma lezas an dour da sila a-nevez, rak soñjal a reas e Grainne. Eun huanadenn druezus a zeuas gant Diarmuid.

— Dre va armou, eme Osgar, ma ne zegasez ket

an dour buan, unan hepken ac'hanomp a yelo diwar an dorgenn-mañ.

Fionn a zistroas d'an eienenn evit an trede gwech, hag e tegasas dour. Hogen, dre ma tegoueze, ez eas ar vuhez diouz korf Diarmuid.

Neuze e reas ar Fianna teir leñvadenn greñv-dreist da Ziarmuid O Duibne, hag Osgar a sellas gant kounnar ouz Fionn, o lavarout e vije bet gwell gantañ gwelout Fionn, o vervel ; kollet o doa ar Fianna o yeo-emgann, emezañ, o koll Diarmuid.

## XXXII. — PEDER MANTELL WAR GORF DIARMUID.

Neuze, Fionn a lavaras :

— Tec'homp diouz an dorgenn-mañ, gant aon na vefemp tizet gant Aongus ha meuriad De Danann. Daoust n'omp ket kablus, ne gredfent ket ac'hanomp.

— Toui a ran, eme Osgar, p'em bije gouezet ez oa da laza Diarmuid e raes an hemolc'h-se, Fionn, n'ez pije ket graet anezañ.

Neuze e kemeras Fionn Mab ar Gelvezenn, ki Diarmuid, ha gant ar Fianna ez eas diwar an dorgenn. Hogen Oisin, Osgar, Caoilte ha mab Lugaid a zeuas war o c'hiz, da deurel o feder mantell war gorf Diarmuid. Neuze e heuilhjont Fionn.

## XXXIII. — GLAC'HAR GRAINNE.

Ne zispleger ket petra a c'hoarvezas ganto betek Kastell Grainne. Edo Grainne war voger ar c'hastell, o c'hortoz kelou eus Diarmuid, pa welas Fionn hag ar Fianna o tont daveti.



— Ma vije bet Diarmuid beo, n'eo ket gant Fionn e vije bet Mab ar Gelvezenn, emezi.

Hag e kouezas diwar ar voger.

Pa welas Oisin Grainne evel-se, e lavaras da Fionn ha d'ar Fianna mont kuit. Edont o vont, pa savas Grainne he fenn, o c'houlenn digant Fionn lezel ar c'hi ganti. Dinac'h a reas Fionn, o lavarout n'oa ket re, d'e veno, kaout eur c'hi diwar-lerc'h Diarmuid. O klevout se, Oisin a ziframmas chadenn ar c'hi diouz dourn Fionn, hag e roas da C'hrainne. Neuze ez eas war heul e geneiled.

Evit Grainne, o welout ez oa maro Diarmuid, eul leñvadenn hir, truezus a reas, a voe klevet e pep korn eus ar c'hastell. He mitizien hag he holl c'hoskor a zeredas. Grainne a zisplegas d'ezo penaos ez oa lazet Diarmuid.

— Ha nec'het eo va c'halon, emezi, pa n'oun ket evit stourm ouz Fionn ; anez, ne vije ket aet ac'han digastiz.

D'o zro e rejont teir leñvadenn greñv, taer, spontus, ken na zassonas ar c'houmoul ha lec'hiou digenvez an oabl. Hag e c'hourc'hemennas Grainne d'ar pemp kant den a oa er c'hastell mont da Venez Gulba, ha degas d'ezi korf Diarmuid.

## XXXIV. — GLAC'HAR AONGUS.

Neuze e voe diskuliet da Aongus maro Diarmuid, hag heñ war an avel yen ha glan betek Menez Gulba, ma kavas goskor Grainne. Tu gin o skoedou a

drojont war-du ennañ en arouez a beoc'h, hag Aongus o anavezas. Ha war lein ar menez e rejont holl teir leñvadenn a-us da gorf Diarmuid, a voe klevet e koumoul an oabl, e barr ar meneziou, en enezennou ar mor, hag en Iwerzon a-bez.

Neuze e komzas Aongus evel-hen :

— Biskoaz, diwar an deiz m'ez tougis da Balez ar Boinn, d'an oad a nao miz, n'oun chomet eun nozvez hep da ziwall diouz da enebourien, nemet an nozvez diweza, Diarmuid ! Siouaz d'it, touellet out bet gant Fionn , pa rene ar peoc'h etrezoc'h.

Hag e kanas ar ganenn-mañ :

« Siouaz d'it, Diarmuid kaer ha kreñv,
Diarmuid e zent gwenn, gweñvet !
Siouaz d'az kwad a-founn, a-builh,
War fust da c'hoafiou, skuilhet !

« Siouaz da skilfou kriz an houc'h !
Diskolpet, torret, trouc'het,
Dre hud an trubard ganas, garv,
Mab mat O Duibne marvet !

« Paotr e zremm flour, e lagad flamm,
Gant meur a c'hloaz kontammet,
Mac'hagnet-holl gant ar mil gouez,
War Menez Gulba, mezet !

« Gant lidou kañv ha leñvou hud,
Dougit ar c'hadour brudet
Da Balez c'houek ar c'herreg glas.
Eun druez vras, p'out lazet !



Goude se e c'houlennas ouz goskor Grainne perak oant deut eno. Da gerc'hat korf Diarmuid, emezo. Aongus a lavaras n'o lezje ket da gemer korf Diarmuid, hogen m'e gasje e-unan da Balez ar Boinn.

— Ha pa n'hellan ket, emezañ, daskori d'ezañ ar vuhez, eun ene a lakain ennañ, ma c'hello komz ouzin bemdez.

Neuze e lakaas dougen ar c'horf war eur c'heler alaouret, spegou Diarmuid troet ar begou anezo war-du an neñv. Evel-se e tistroas da Balez ar Boinn.

## XXXV. — DISPARTI MIBIEN DIARMUID.

Grainne a gasas kannaded d'he bugale, da gemenn d'ezo dont d'he c'haout. Pa voent degouezet, e lavaras :

— Bugale garet, lazet eo bet ho tad gant Fionn, daoust d'an emgleviou a oa etrezo. Talvezit d'ezañ kement-se. Evit herez ho tad, e armou, e harnez, e glaoiou lemm a bep seurt a rannin etrezoc'h ha salo ma viot trec'h ganto ! An hanafiou, ar c'hopou, al listri, ar c'herniel-eva a virin, rak an traou-se a zo teñzor eur vaouez.

Neuze ez eas kuit ar baotred yaouank. N'eus na brezelour na gwaz na maouez kadarn e broiou pella ar bed ne dremenjont ket darn eus o amzer ganto, o teski kement a dle gouzout eur brezelour. Tri bloavez e chomjont gant Bolcan.

## XXXVI. — FIONN HA GRAINNE.

Pa glevas Fionn ez oa aet kuit bugale Diarmuid,

e voe leun e galon a spont hag a gasoni. Dastum a reas ar seiz strollad eus ar Fianna, hag e c'houlennas outo petra ober.

— Rak d'en em sevel em enep ez int aet war an ergerzadennou-se, emezañ.

Oisin a lavaras :

— N'eus den ebet da damall amañ nemedout. Evidomp-ni ne c'houzañvimp ket abalamour d'eun dra n'hon eus ket graet. Touellet ec'h eus an dervenn ; d'it d'he flega bremañ.

Mantret e voe Fionn pa glevas Oisin o komz evel-se. Hogen n'oa ket evit herzel. Pa welas eta ez oa dilezet gant Oisin, Osgar hag holl baotred meuriad O Baoisgne, e kavas na vije gouest da ziarbenn ar riskl-se nemet dre c'hounit Grainne.

Hag heñ da Gastell Grainne, hep gouzout da zen. He saludi a reas gant komzou flour ha gwidreüs. Grainne, avat,ne selaouas ket outañ, o rei tro d'he zeod lemm ha flemmus. Hogen kenderc'hel a reas Fionn da gomz outi c'houek ha karantezus, ken na voe gounezet gantañ en diwez.

Neuze ez ejont en hent, hag e tegouezjont dirak Fianna Iwerzon. Pa welas ar re-mañ Fionn ha Grainne o tont daveto, e rejont eur youc'hadeg vras dre c'hoap outi, ken na stouas he fenn gant ar vez.

— Fiziañs hon eus, Fionn, eme Oisin, e c'helli derc'hel mat da bried hiviziken.

XXXVII. — DISTRO BUGALE DIARMUID.

Seiz vloaz goude e teuas bugale Diarmuid en-dro



eus broiou pell ar bed ; hag e tizjont Kastell Grainne. Pa glevjont ez oa tec'het o mamm gant Fionn e lavarjont n'oant ket evit enebi. Neuze ez ejont da Almuin, hag e tisklerjont ar brezel ouz Fionn.

— Kae, Diorraing, da c'houlenn outo pet den a fell d'ezo kaout d'en em ganna ganto, eme Fionn.

Diorraing a yeas.

— Pep a gant den, emezo.

Fionn a gasas kant den da stourm outo. P'o doe tizet lec'h an emgann e sailhas ar baotred yaouank warno, dindano, a-dreuz d'ezo, hag e rejont tri bern ganto : eur bern pennou, eur bern korfou, eur bern armou.

— Ne chomo hini eus va soudarded hep dale, eme Fionn, ma lazont kant anezo bemdez. Petra ober, Grainne ?

— Mont a rin da gaout va bugale, eme C'hrainne, da welout ha gallout a rin ober ar peoc'h ganto.

— Da e vefe ganin neuze, eme Fionn, rei d'ezo ha d'o mibien o frankiz, lec'h o zad e-touez ar Fianna, ha feuriou-surentez ma vo sevenet kement-se da virviken.

Grainne a ya d'o c'haout, ha d'o saludi, hag e ra d'ezo ar c'hinnigou-se. Ar peoc'h a ra ganto en diwez, ha roet e voe d'ezo ar feuriou-se ha renk o zad e-touez ar Fianna.

Eur banvez a voe graet goude, hag e voent holl a-drant ha seder. Fionn ha Grainne a chomas a-gevret betek o maro.

Setu eta danevell tec'h Diarmuid ha Grainne.

# EMBANNADURIOU GWALARN

1930

Meven Mordiern. — ISTOR AR BED, levrenn II. — 10 lur.
MARVAILHOU AR VRETONED. — 5 lur.
ENKLASK DIWAR-BENN STAD AR BREZONEG E 1928. — 4 lur.
GERIADURIG ESPERANTEK-BREZONEK. — 4 lur.
Roparz Hemon. — EUN DRO E KEMBRE (Gwalarn 24). — 2 lur 50.

1931

Abeozen. — PEVAR MARVAILH (Gwalarn 28). — 3 lur.
Roparz Hemon. — EUR BREIZAD OC'H ADKAVOUT BREIZ. — 15 lur.
OWEN HA LUNET (Gwalarn 30). — 3 lur.
DIARMUID HA GRAINNE (Gwalarn 32). — 5 lur.



## DA VEZA EMBANNET E MIZ-GOUERE :



## EUL LEVR EVIT C'HOARZIN !

## *PRIZ (DRE AR POST)*: 5 LUR

NOTENN. — Evel ne vo ket al levr-se da lakaat etre daouarn an dimezelled yaouank, ne vo kaset d'hor rakprenerien nemet war o goulenn.

Moulerez Kenwerzel Breiz, Roazon

*Ar Merour* : Y. DREZEN.

